Potr JULUEN

# AN ANKELC'HER

## (pe al « Lutin » bihan)

**Pez-c'hoari fentus e taer lodenn**

*« E keit ma vo rec'hier war ribl ar mor,*
*» Komzomp Brezoneg, yez koz an Arvor. »*
P, J.



**PRIZ : EUR SKOED**

BREST
Moullerez, 4, ru ar C'hastell

Potr JULUEN

# AN ANKELC'HER

(pe al « Lutin » bihan)

**Pez-c'hoari fentus e taer lodenn**

*« E keit ma vo rec'hier war ribl ar mor,*
*» Komzomp Brezoneg, yez koz an Arvor. »*
P. J.



BREST
Moullerez, 4, ru ar C'hastell

# AN ANKELC'HER

Arôk paouez, *Arvorig* he do bet an eurvat dabeurvoulan pez-c'hoari *Pôtr Juluen*, an *Ankelc'her*, ha gwell a ze!

Eur pez-c'hoari eo hag, e tu-hont ma 'z eus ennan danve da didui, da lakaat da c'hoarzin, e nem gav ive, ha kaeroc'h c'hoaz, eun desrevel eno doare bevan an dud diwar ar mêz, an dud etre, hag a zo tapet c'houek adalek ar gomz gantan ha heulihet mat penn-da-benn.

Met petra eo an Ankelc'her? Den pe loen? Nag an eil nag egile. Troude, en e c'heriadur brezonek, a lavar d'imp eo an ankelc'her eul lutun, eur breur d'ar c'houiteller-noz, d'ar moustig-noz nemet an ankelc'her, henvel ou z« pôtr e voned ru », — eul lutun all c'hoaz hag a laere krampouez, krampouez, — an ankelc'her eta 'zo eur c'hanfard hag a gar ar c'hognou klenk e diabarz an tiez, hag ac'hane e tibab e goulz da c'hoari trioou d'ar merc'hed hag ive d'ar bôtred.

Luch ar Bitouz, hag e wreg, Mari Bikaouik, o deus feurmet evelse eun ti hag ez eus ennan eun ankelc'her o chom.

Paour kêz tud mac'h int, darbet eo d'ê dont sod, ha bean serret er prizon, gant al lapous-man o luian o stal d'ê penn-da-benn.

Setu eno eun tu eus ar pez-c'hoari ,ennnan peadra da lakaat kanfarted, ha tud vras ive, da sklokal. Bravoc'h 'zo c'hoaz; an dud arru war an oad a gavo o flijadur o heuilh, doareou, giz bevan Luch ar Bitouz hag e Vari Bikaouik ken dizrouk, ken difourm, zoken e kreiz o zrubuilhou, o klevet o tont ganti ken brao « brezoneg Plistin », pinvidikaet c'hoaz gant an oberour.

Buhe ar Vretoned, — da vihanan, ar re gwechall, — a oa eun dra yac'h ha kompouez; setu perak eun dôlenn eus ar vuhe-ze, pa ve dispaket frêz dirakomp, a deu da vean ive eun dra diskwizus, konfortus da welet, hag an hini en deus livet *Pôtr Juluen* ne vank de'zi netra da vean par d'ar wirione.

Ne zizroin ket war ar pez; lennet-han hag e kavfet gantan penn-da-benn blaz ar gêr. *Pôtr Juluen* e plij d'e c'hoarierien astenn o c'hôz, henvel-mik eno adarre ouz hon zudni hag a ra « Kornedadou butun », pe evadegou kafe, war digare sevel etreze eur gôz ha n'achu ket ken.

Met kement-se eo ni eo, ken troet 'vel mac'h omp gant ar c'hontan, ma ne gaver ket gwelloc'h digare da rei, pa vezer diwezat e tu bennak, evit heman: « Ma fe, em ankouaet am eus! Et e oan da heuilh koz! »

Tud an *Ankelc'her* a blij d'ê eta kôzeal, evel ma ouier ober war ar mêz o klask hag o c'hervel furnez ar re goz da harpan o hini. Komz a reont eur brezoneg beo, seder ha skanv hag a red dirakomp evel eur wazig dour sklêr o lugerni ouz an heol...

An *Ankelc'her,* m'hen asur a reio tro Breiz hag a gavo dre holl, gant ar Vretoned, digemer mat.

Brao eo d'in diougani kement-se, pegir ar pez a zo bet c'hoariet gwechall hag en deus goneet e vrud 'boue pell 'zo. Er blâ 1909, kement hag am eus sonj, e voe badeet kleier e Lomikêl-an-Trêz. An O. Deniel, hirie person ar Chapel-Neve, den a labour ha bet eur skoa vat d'ar brezoneg e peb amzer, a yeas da gaout an O. Clisson, kure neuze e Lanvelleg, hag a c'houlennas digantan stumman eun dra bennak, e brezoneg, da rei a-benn ar gouel; *an Ankelc'her* a ziflukas ac'hane hag a deuas da c'hoari e bôtr mat, evit ar wech kentan, ouz mouez kleier neve Lomikêl.

Barrek eo da c'houistan, — hen gouzout a ra, — ha setu hen prenet gantan eur gwiskamant neve hag o vont da glask fred.

Me wel dija Bretoned o 'n em vodan war e dro ha bec'h gante o kaout tu da dostaat.

Bezet laouen, *Pôtr Juluen* ha bezet trugarekaët; war dôlenn peziou-c'hoari an teâtr brezonek, *an Ankelc'her* ne vo ket, nann sur, eur mez hen anzao evit e dad !

DIR-NA-DOR.



# AN ANKELC'HER

*Pez-c'hoari fentus e 3 Lodenn*

GANT POTR JULUEN

*Ar jeu a dremen en eun ti da feurmi e kêr Lomikel-an-Trêz*

C'HOARIERIEN :

*Luch ar Bitouz,* gwaz Mari Bikaouik.
*Mari Bikaouik,* e wreg.
*An Ankelc'her,* eur pôtrig 10 vla pe wardro, gwisket e diaoul bihan.
*Eur Barner.*
*Bobaleon,* karget da feurmi an ti evit e berc'henn.
*Draskik,* }
*Chikrotik,* } archerien.
*Lupik,* eun tamm krennard, mevel marc'hadourez er vourc'h.
*Lanchen,* }
*Liten,* } devezourien.
*Bibichen,* medesin.

## KENTAN LODENN

### *KENTAN PENNAD*

AR BOBALEON

AR BOBALEON (*Eur skubelenn gantan, e neta eun tamm an ti en eur ganan*).










— « Me 'm eus eun nez moualc'h 'n em harz, }
Ha pevar u ebarz. » } *d. v.*
— « Ro lodenn anê d'in, lâr Yann,
« Ro lodenn anê d'in. »
— « Oh! ne ran, oh! ne ran ket! }
« Rak droug 'vefe 'n em gwreg. » } *d. v.*

Nann! nann! nann! ne vefe ket stad enni; ha dreist-holl, ma welfe an ti-man, ken louz ha ken brein evel mac'h eo chomet aboue ma deus kuitaet Drin al Lud anean... Ar boezon a zo anei! ma karje, da vihanan, bean skubet anean arôk mont kwit!... Met n'eo ket ze eo ze: c'houistellât ha kanan, ze 'zo mat; met ma ne ran netra ken, e vo lâret d'in penôs ec'h on dilu evel eul laouenn pen-moc'h, a oa bet seiz vlâ o treuzi eun hent-karr... Met bre-maïk, pa grogo ma skubelenn da vont endro, dampred vo jolt, e vo ken net an ti-man ha kastell Rozabaou, ha mat da feurmi, hag e vefe da « Brezidant ar Republik! » (*Skuban a ra, ha diboultrenni*). Aze... evelse... mat... gwell vat! Ha mar teu breman unan bennak da glask an ti-man da feurmi, pe me 'vo maout e Kerneo, ma ne gav ket mat anean! Ya, ya! met n'eo ket awalc'h... red mat eo d'in skrivan war eun tamm paper bennak: TI DA FEURMI, pe ne gavin den da dont ebarz. (*Skrivan ra war eun tamm paper: TI DA FEURMI*) Ti da feurmi!... Sellet! pebez skritur! Heman na c'houito ket war e dôl!... Lakomp anean aman, e pign, ouz ar prenestr, d'ean da vean gwelet gant an dremenidi. Ha breman deomp da welet hag en 'c'h eo achu he labour gant Godig ar Bi-touzen. (*Mont a ra kuit*).

## EIL PENNAD

## AN ANKELC'HER

AN ANKELC'HER (*dont a ra buan diouz e doull-kuz, en eul lâret a vouez izel*).

Petra!... den ebet aman!... O holla! me zo mestr bre-man neuze... Gwelomp penôs eman kont eun tammig gant an treo dre aman... (*Mont ha dont a ra hag en em gav gant ar paper*) Sell 'ta!... Sell 'ta!.. Ti da Feurmi!... Ma skrivfen war an tu all: TI FEURMET... Ya! kentoc'h!... n'eo ket da feurmi, zur! Piou an diaoul a c'houlfe dont en toull lous-man da chom?... (*Skrivan a ra: TI FEUR-MET*) Ha breman ar paper elec'h ma oa adarre, ma wel-fomp penôs e vo dibunet ar gudenn... (*Klevet a ra trouz, unan bennak o tont, marvat*) Oh!... 'm eus aoun... zo arru unan bennak... Beomp sioul hag a tapfomp logod! (*Hag ec'h a ar pôtr d'e doull*).

## TREDE PENNAD

## LUCH AR BITOUZ

LUCH AR BITOUZ (*en eur gravat e benn ha trubullhet*).

Ma! ma! velkent!... Ha gwelet penôs ne gavan ti ebet da feurmi!... Penôs a rin-me, bremaïk, a-benn daou viz

aman! Ma ôtrou an neus lâret d'in penôs e vin tôlet ermêz, adalek ma ne deuan ket a-benn da baean ma gourmikêl!... Kaer am meus bet lâret d'ean kaout ar vadelez da c'hortoz betek an Nedeleg, 'neus grêt van ebet!... Kenkoulz e vije bet d'in komz ouz eur penton... Glac'haret net ' on!... Ha pelec'h 'c'h in me breman gant ma gwreg hag eur bugelig bihan... c'hoaz war ar vronn. Ar Bigêz an neus lâret d'in e oa an ti-man da feurmi...

(*Sellet ' ra endro d'ean*).

Ma fe!... Heman a vefe diouz ma jeu!... Me gred e vefen aman ken êzet ha ken eürus hag eur pesk en e zour. (*Hag e koue e zellou war ar paper*) Ti feurmet!... ma! velkent ie! n'am eus tôl-chans vat ebet! Setu ma fri war ar gloued adarre ganin!... Ne dalv ket, e gwirione, mont da besketa warlerc'h ar mare, na mont da glask uou en neziou warlene... Petra 'm eus grêt 'ta, vit kaout kement-all a drubuilhou war an tamm douar patatez-man?

## *PEVARE PENNAD*

### LUCH AR BITOUZ — AR BOBALEON

AR BOBALEON

Salud! salud! Luch ar Bitouz, ma mignon!... Penôs 'man kont ganit?... Gwall goz e kavan da benn! N'out ket klanv, marvat? Na pebez liou 'n ez kerc'hen?

LUCH AR BITOUZ

Livet fall?... marteze... Kalz well e vije bet ganin, koulskoude, ma mignon, bean klanv!... Met siouaz! Gwasoc'h 'zo arruet ganin!!! Kaer 'm eus bet labourat ha labourat epad ar blâ, n'am mo ket arc'hant awalc'h da baean ma gourmikêl... ha ma ôtrou 'neus lâret d'in penôs e renkin mont ermêz ma zi... Ha kaer am eus klask, ne gavan ti 'bet da feurmi. En de all, koulskoude, e lâras d'in ar Bigêz penôs e oa an ti-man da feurmi. Met siouaz d'in, tapet on adarre re divezat! Evel ma lâre mamm-goz, gwechall, pell eman Yann diouz e gazeg.

AR BOBALEON

Petra? re divezat! n'out ket laouen!!

LUCH AR BITOUZ

N'on ket re divezat? Sell! Sell, petra 'zo skrivet war an tamm paper-ze, koulskoude, hag e weli! Skrivet 'zo warnan: TI FEURMET, evel ma welez.

AR BOBALEON

Oh! holla 'vat!!! Ha piou an diaoul an neus grêt an dro-man d'in? E oan, koulskoude, dampred 'vin, o paouez skrivan warnan, n'eus ket eun eur c'hoaz, TI DA FEURMI. (*Sellet 'ra en tu all*).

Me 'ouie awalc'h! Ha piou 'ta eo ar gilhenn 'neus c'hoariet an dro vil-man d'in?... Mar gallan me tapout anean, sakerbie, me ziskoueo abred d'ean e pelec'h e koll ar c'hein e hano!

LUCH AR BITOUZ

Mil bennoz Doue d'ac'h, Bobaleon!... Rak ho ti a blij d'in kenan. Ha mar be bolante Doue, panegwir e fell d'ac'h feurmi an ti-man, me 'gred e c'hallfomp marteze, ober marc'hajou, hon daou.

AR BOBALEON

Trugare d'ac'h, Luch ar Bitouz... Eur pennad ' zo, n'am eus peuc'h ebet digant ma mestr, abalamour d'an ti-man. Hag e tigas d'in lizer war lizer, diou, ter gwech ar zun, vit goulen diganin hag-en ve feurmet.. Breman da vihanan, am mo ar blijadur da skrivan d'ean, penôs 'm eus kavet d'ean danve eur mêrour nag eur mêrour mat, unan hag a blij d'ean, 'velkent, e di. Betek breman, e gwirione, nan neus ket bet eur c'hristen o klask feurmi anean.

LUCH AR BITOUZ

Ha gwir!... Ne gredan ket ac'hanoc'h! Heman 'zo eun ti kaer, koulskoude!

AR BOBALEON

eman. Ha dre-ze, e talve eun tamm mat, dreist-holl d'an divroïdi a deu aman diouz Pariz hag a lec'h all da dremen an hanv.

Tud pinvidik bras, ma fôtr kez... Tud a fêson, ne lâran ket! Bean zo, e gwirione, eur bern strakellou ouz o heul, henvel ouz ne oar den petra, hag ampoezonet ar mor gante. Fanch Krenv a lâre d'in, en de all, penôs ne gever ken a besked aboue ma 'c'h eo deut an distõiadennou-ze dre aman.

Met n'eus forz piou int, gant ma devo eun tammik klotenn, e c'heller êzet dont a-benn oute, ha n'eo ket arc'hant a vank d'ê!...

Bepred, aman, ma mignon, evel ma welez, e zo êr vat... war ribl an ôd. (*Sellet a reont dre ar prenestr*) Sell! na pegen brao n'eo ket ar mor hirie!!... Penôs ec'h eonen du-hont war rec'hier Beg-ar-forn hag e tu all, endro d'ar Roc'h-ru! Tosta c'hoaz eun tamm, ma weli! Sell! ne welez ket pelloc'h du-hont, a-glei, Roc'h-al-Laz? Pa lâran d'it, tïe a seurt-man ne ve ket kavet bemde!

LUCH AR BITOUZ

Ya! ya! ar wirione 'zo ganit. An ti-man 'zo diouz ma jeu. Met, marvat, e kousto pikez d'in?!!?

AR BOBALEON

Ne raio ket, sur! Eur pez ugent real war daou-ugent skoed.

LUCH AR BITOUZ

Kement-se!!... 'm eus aoun 'c'h out eun tammig bihan dirêzon! Pelec'h an diaoul 'c'hallin-me dastum an ar-c'hant-ze!

AR BOBALEON

Ma vijen mestr d'an ti, glevez ket, e c'halljemp 'n em glevet war nebeutoc'h, marteze. Met an ôtrou, pa ' neve laket eun dra 'n e benn, n'eo ket elec'h all. N'eo ket eul lâr-dislâr, pell ac'hane! Ha lâret 'n eus d'in: eur pez ugent real war daou-ugent skoed.

LUCH AR BITOUZ

Ma! ma! neuze ne zervij ket chom da chipotal! Arôk ober al lizer, memes tra, am eus c'hoant d'ober eur gô-zeadenn gant ma gwreg, betegout na gavfe eun dra bennak da lâret.

AR BOBALEON

Ac'hanta ya! Ze 'zo mat mat! Et da n'em glevet eun tamm ho taou hag, er c'heit-se, me gempenno c'hoaz eun tamm an treo dre aman. (*Luch ar Bitouz 'c'h a er-mêz*).

## *PEMPVET PENNAD*

### AR BOBALEON

AR BOBALEON, *e unan.* (*Kempenn 'ra diouz e wellan an treo eun tamm c'hoaz, 'n eur ganan*):

— « Ro bac'hadou d'ei 'ta, lâr, Yann
« Ro bac'hadou d'ei 'ta. »
— « Ho ne ran, ho ne ran ket, } *d. v.*
« Rag kuit hi lâr monet. » }

Vel ma karo!... Mont kuit? — 'Vit me, da vihanan, nan n'in ket kuit breman! Ma ôtrou 'c'h a da vean stad kaer ennan, o welet feurmi e di, hag ar Bobaleon 'c'h a da gaout eun tamm gwerz-butun.

Ne oar den pegeit zo e klasken feurmi an ti-man, met ne gaven den da zont ebarz!! Hirie 'm eus kavet; ha bre-maïk, dampred vin, e vo grêt marc'hajou!... (*Klevet 'ra tud o tont*).

'M eus aoun, eo arru Luch ar Bitouz hag e wreg... Ma fe! n'int ket bet pell! Bale n'eus grêt, fedamdoustigen!

## *C'HOUEC'HVET PENNAD*

### AR BOBALEON — LUCH AR BITOUZ
### MARI BIKAOUIK (*He bugel gant houman war he diouvrec'h*)

AR BOBALEON

Oh holla! N'out ket bet pell, Luch ar Bitouz! Goût a rez chachan war da ivinou!

LUCH AR BITOUZ

Nann zur! nann zur!... Ha neuze n'am oa ket gwell bell da vont ie!

AR BOBALEON (*da Vari Bikaouik*)

Ha c'houi, Mari, penôs eman kont ganac'h!

MARI BIKAOUIK

Mat sur, Bobaleon, mat sur!

AR BOBALEON

Petra? Heman 'c'h eo ho pugel?

MARI BIKAOUIK

Ya! Laouen! (*'n eur zellet outan*) Kuita, Piêrik!

AR BOBALEON (*d'ar bugel*)

Gwasan mac'h eo « têrup »!... Aze 'oas... ma fôtr bihan! Ho! te 'zo koant... kuita, Pierik?... ya! ya! koantoc'h evit eun êlig Doue! (*Da Vari*) Ped miz 'n eus ie, Mari?

MARI BIKAOUIK

Oh! n'eus ken nemet pemp miz... Oc'h arruout! Oc'h arruout!

AR BOBALEON

Ha gwir?!... alo! mat!... Azeet breman neuze, en ho koaze, ma refomp eur gôzeadenn. (*Azean reont*) Ac'hanta, Luch ar Bitouz, e pelec'h omp arru ganti?

LUCH AR BITOUZ

Kôzeet 'm eus eun tamm gant Mari aman, diwarbenn feurmi an ti-man; met kaout a ra ar briz eun tammig ker. (*Da Vari*) Kuita, Mari?

MARI BIKAOUIK

Ya, sur!... n'eo ket marc'had mat, marteze e c'hallfomp 'n em glevet war nebeutoc'h, rak, red eo lâret ar wirione, re ger eo memes tra! Elec'h 'c'h omp breman, hon deus eun ti eun tamm mat frankoc'h evit heman, hag eur c'hraou porc'hell e tu-hont... ha neuze pemp kordenn douar a liorz, ha ne goust d'imp nemet dek lur ha pevarugent!

AR BOBALEON

Marteze, ne lâran ket nann, met ho ti n'eman ket war ribl ar mor, evel heman! N'eus ket kement a êr vat duze 'vel aman!

MARI BIKAOUIK

Gwir a leret, met 'velkent!!

AR BOBALEON (*egaset eun tamm*)

Aman n'eus velkent ebet! ma n'eo ket mat d'ac'h 'velse, e tremenfet, ha fin dre eno! Eur pez ugent real war daou-ugent skoed!... Liard ebet nebeutoc'h!

MARI BIKAOUIK

Ac'hanta, Luch, petra vo grêt neuze?

LUCH AR BITOUZ

Vel ma kari... Mari. Ni 'n em glevo bepred.

MARI BIKAOUIK

Ac'hanta, ya! Neuze, Bobaleon,... eur pez ugent real war daou-ugent skoed... Kentoc'h 'vit chom ermêz... Ha neuze, ha ne ve ken nemet abalamour d'am fôtr bihan!

AR BOBALEON

Deomp d'ei neuze! ha panegwir 'zo plu ha liou, paper-timbr aman, ec'h eomp raktal d'ober lizer-feurm. (*Bobaleon a skriv*) Lomikêl-an-Trez, an... a viz... naontek kant... Etre Gwill Bobaleon, en hano an Otrou Erwan Kervarek, perc'henn an ti, diouz eun tu, ha Luch ar Bitouz ha Mari Bikaouik, e wreg, diouz an all:
Luch ar Bitouz ha Mari Bikaouik, e wreg, e feurm an ti hanvet Kastell Malabri, e Lomikêl-an-Trêz evit 125 lur ar blâ, epad nao blâ, adalek gourmikêl kentan, digant an Otrou Erwan Kervarek. Luch ar Bitouz ha Mari Bikaouik, e wreg, a 'n em garg da zerc'hel an ti didour ha didrastus e pep fêson, evel ma vijent gwir berc'henn d'ean. — Velse, eo mat awalc'h, n'eo ket gwir?

LUCH AR BITOUZ HAG E WREG

Ya! ya!

AR BOBALEON

Ac'hanta... sinan breman neuze! Nan eus test ebet... met ingal 'zo! Deomp d'ei bepred! allo!

LUCH AR BITOUZ

Sinan? met ni n'omp ket bet biskoaz er skol. N'ouzomp, evit lâret ar wirione, na skrivan na lenn, awalc'h d'imp difenn hon reor ouz ar c'hoenn.

AR BOBALEON

Ma! Ma! Emberr 'c'h efomp neuze da di an « noter ». Hag a-vreman, mar keret, panegwir koulskoude, ec'h omp 'n em glevet, e c'hallfet digas eun dra bennak aman, pa 'po amzer, ha dioustu mar plij ganac'h.

LUCH AR BITOUZ

Ac'hanta ya; mil trugare d'ac'h, Bobaleon! Hag emberr, pe varc'hoaz, e tigasfomp eun draïg bennak aman da c'hortoz Gourmikêl. Rak ac'han di, e renkfomp lezel eun tamm treo du-hont, betegout petra rafe d'imp c'hoaz hon ôtrou, pa n'omp ket evit paean d'ean e c'hourmikêl war e hed... Setu aman d'ac'h; ec'h an da glask unan bennak d'hon « dilojan ».

AR BOBALEON

Bennoz Doue d'ac'h, Luch ar Bitouz! ha kenavo pa arrufet. Me 'c'h a ie da gas kelou d'am ôtrou.

*Fin ar gentan lodenn*



# EILVET LODENN

## *KENTAN PENNAD*

## AR BOBALEON

AR BOBALEON (*en eul lemel ar paper*).

Heman breman, n'eus ken ezomm anean, pegwir 'm eus kavet toull da feurmi, 'velkent, an ti-man. Poan ha trubuilh awalc'h am eus bet gantan, evit lâret ar wirione.

« Met ma renker kaout kolo hag amzer
» Evit meüri ar mezper,
» Gant ar boan hag an amzer,
» A bep tra a-benn e teuer. »

Ya! ya! Bobaleon, grêt e teus marc'hajou, ha marc'hajou mat! Ar sort-se!! Hag a dalveo d'it eun tamm mat a werz-butun! Eun tammig am eus bet digant Luch ar Bitouz, met digant ma ôtrou am mo kalz ouspenn... Ha gant se, tremenet brao an treo, ankouaet ar boan hag an drubuilh, ar Bobaleon ne dalv ken d'ean 'n em jalan; goneet mat an neus e zevez. (*Kanan ' ra, en eur ober c'hoaz eun tamm skuban*).

Pelec'h lâr hi monet, lâr, Yann?
Pelec'h lâr hi monet?
Da di he mamm, da di he zad, } *d. w.*
Rak eno vo ervat.

Ha me vo 'n em bleud ive, pa vo daou pe dri bez aour pe baper, rak ne gever ken a aour, tost ha tost o 'n em domman en em godell-guz. (*Klevet a ra trouz ha mesk war an hent*) Ho! holla!!... me gred eo arru an « dilojadeg »! Hag al Luch, 'm eus aoun, 'vit ma ne c'houitje ket war e dôl an nevoa, arôk ober e lizer, dispennet e stalikenn... Et da c'hout!... Al Luch koz a zo eul lapin, eur pôtr fin, mar geus. Ha marteze e oa e zell d'ober komanant-noz. (*Mont a ra da zellet dre ar prenestr*) Ya! ya! ya! arru int. (*War an hent e c'hoper: Bobaleon!!! Bobaleon!!*) — Petra 'zo?... Petra zo? — (*War an hent e klever laret: Deut d'hon zikour, en han' Doue! deut d'hon zikour! Bobaleon a ya da doull an nor*) Petra! Dampred vo joll! c'houi zo arru ken buan ze! Me gred n'eo ket bet gludet d'ac'h ho treid er beure-man!... Sell piou! Sell piou!! Al Liten hag al Lanchen! Petra? c'houi 'zo hirie war devez gant Luch ar Bitouz?

## *EILVET PENNAD*

AR BOBALEON — AL LITEN — AL LANCHEN
LUCH AR BITOUZ — MARI BIKAOUIK (*ganti eur baner, lec'h zo peadra da zibri ha da evan*).

AL LITEN

Ya! Piou 'ta?... Luch ar Bitouz ha ni a zo mignoned bras! Kuita, Luch ar Bitouz?

LUCH AR BITOUZ

Ya, laouen! mignoned a sort n'eus ket!

AL LITEN

Alo! Bobaleon!! ma rofes eun tôl skoa d'imp; ne vi ket a re

AR BOBALEON

Ya! ya! dioustu... gant plijadur! E pelec'h e krogin me 'ta neuze?

AL LANCHEN (*war an treujou*).

Sell, krog aman en dôl, bepred, ha goude vo gwelet!

LUCH AR BITOUZ (*war an treujou*)

Ha te, Liten,... krog aman er c'houfr ma lakfomp anean 'n eur c'houign bennak aze en ti.

AL LITEN

Vel ma lerez, Luch ar Bitouz, krogomp, ha krogomp mat; ha goude ar c'houfr, e teuio an treo all.

MARI BIKAOUIK (*a lâr pelec'h lakât pep tra, goude bean laket he faner a goste*).

An dôl aman e kreiz!... hag ar c'houfr er c'horn du-hont, ma ne chomo ket etre hon zreid.

AR BOBALEON (*d'al Lanchen, en eur dont o daou e ti krog en eur c'havel*).

Ya! ma fôtr kez, ha c'hoaz e lerez penôs ec'h omp bet ni e kevel a sort-man gwechall!... Gwechall ne oa ket a « vitrakou » evellen! En eun tamm koz prez dial-c'houe, ma mignon, eno 'c'h on bet savet ha, me lâr d'it, eno e kousken êzet, ha te ive, marvat?

AL LANCHEN

Ya! ya! ar wirione 'zo ganit! (*En eur dorchan e dal a biz ar c'houezenn warnan*).

LUCH AR BITOUZ (*d'e wreg*).

Glevez ket, Mari? ar bôtred-man a zo tomm d'ê, ha ma izili me n'int ket skornet, a c'hallez kredi! ne gavfes ket eur bannac'h koz jistr bennak dre aze, da derri d'imp hon zec'hed?

MARI BIKAOUIK

Bez dinec'h!... Mari Bikaouik na fell ket d'ei bean kemeret evit eur goz vardell marvat!... ha pourveet he deus d'ac'h ho « jeu »! (*Goullonderi a ra he faner, ha jistr d'an dôl. Evan reont holl jistr, goude bean trinket ha lâret an eil d'egile : yec'hed mat !... D'ho yec'hed !...*)

AR BOBALEON

D'az yec'hed, neuze, Luch ar Bitouz, ha chans vat d'it da vevan eürus aman !

LUCH AR BITOUZ

D'az yec'hed, Bobaleon, ha mil trugare d'it !... Yec'hed mat d'it, Liten ha d'it, ive, Lanchen !

AL LITEN HAG AL LANCHEN

Yec'hed mat d'ac'h! (*Ar Bobaleon, al Liten hag al Lanchen ac'h a arôk 'n eul lâret kenavo d'al Luch koz ha d'e wreg.* Kenavo, breman neuze, Luch ar Bitouz! Kenavo, Mari Bikaouik!

## *TREDE PENNAD*

## LUCH AR BITOUZ, — E WREG

LUCH AR BITOUZ

Breman, da vihanan, Mari, e vefomp eürus aman, mar keromp. Ha kenavo d'hon zi koz! Pa arruo gourmikêl, e tigasfomp aman ar peurest eus hon zro. . Met, goût a rez, red 'vo d'imp bean fur ha labourat start 'vit bevan ha paean hon Otrou. Mar be bolante Doue, n'arruo ken ganimp 'vel betek hen. Warlene, gwir eo, hon devoa bet gwall gollou: daou borc'hel ha pevar glodad lapined, hag evelse ec'h eo diêsoc'h d'imp bevan. Met ar gredenn am eus penôs, dre c'hras Doue, ne goueo ket warnomp aman ar walenn a gasti... Ha neuze, Pierig bihan a gresko; ha tamm ha tamm e c'hellfomp 'n em zevel marteze.

MARI BIKAOUIK

Ya! ar wirione a zo ganit, ma fôtr kez, hag a-vreman, bezomp gant hon jeu; labouromp start hag a greiz kalon, d'imp da c'hallout dastum eun draïg bennak, ha chom aman pelloc'h evit ma n'omp bet du-hont. Breman neuze, mar kerez, pegwir eo arru ar c'houlz da zibri eun dra bennak, ec'h eomp da vont da drempan eun tamm zoub da di ar Bigêz, ha da welet penôs 'man kont gant Piêrig.

LUCH AR BITOUZ

Ya! ze ne raio ket a zroug d'imp, hag ar pôtr bihan, dihun pell amzer zo, marvat, ne raio ket a zroug d'ean ive kaout eur bannac'h da denan.

### *PEVARE PENNAD*

### AN ANKELC'HER

AN ANKELC'HER (*En eur dont diouz e doull, oa lâr sioulik*)

Pa n'eus den ebet dre aman, breman, deomp d'ei adarre!... Luch ar Bitouz hag e wreg a vefe re vrao d'ê bean aman, ma ne vefe ket grêt eun tamm an « ankor » gante.

An treo-man 'zo laket aman n'oun ket penôs... Adlakomp anê eun tammig diouz ar c'hiz... diouz ar c'hiz a zo breman, du-man da vihanan. Ha me gred penôs e vo stad kaer en o ferc'henn, bremaïk, pa zistrofont d'ar gêr. (*Lakat a ra kalz a dreo war o genou*) ha kement a stad, ma vo c'hoarzadeg aman arôk pell amzer. (*Klevet ra trouz*). Ho! arru 'zo unan bennak!! Deomp d'hon zoull!... Deomp d'hon zoull!! Rak pell eman c'hoaz Yann diouz e gazeg, hag aman, ar jolori n'eman ket c'hoaz o vont da achui. (*Mont 'ra an Ankelc'her d'e doull*).

### *PEMPVET PENNAD*

LUCH AR BITOUZ HAG E WREG (*he bugel ganti war he diouvrec'h*).

LUCH AR BITOUZ (*'n eur gouean war e c'henou, stoket gantan e droad 'n eun dra bennak*).

Aï!!! Aï!!! Aï!!! O ma Doue!! ma Doue!! Ha piou an diaoul an neus grêt an dourni-man aman!... Sac'h ar butun! Ha darbet d'in c'hoaz bean torret ma goug!

MARI BIKAOUIK

O holla 'vat!! mar be grêt a seurt jeuiou-man aman alïes!... ha bep tro ma 'c'h efomp diouz ar gêr, es ec'h a da vean eur c'hoari evidomp, chom e toull-man! N'eo ket hep rêzon, sur, e lâr an dud e ve klevet gwech ha gwechall trouz en ti-man! Ha piou, ma Doue, a zo bet aman c'hoaz o c'hoari e benn?! Paôlig, an diaoul kamm?

LUCH AR BITOUZ

N'eo ket 'velkent!... ma n'eo ket ar Bobaleon? Ar Bobaleon? Ar Bobaleon a zo eun ibilh, me lâr d'it! Marteze an neus bet c'hoant d'ober anei ganimp! Ma c'h afen da glask anean! (*Mont a ra kuit*).

MARI BIKAOUIK

Ya, ma fôtr kêz, eun dra vat a ve!

## *C'HOUEC'HVET PENNAD*

### MARI BIKAOUIK

MARI BIKAOUIK (*He bugel bepred ganti a deu hag ac'h a*).

Jezus! Maria! Kredo! Ma ve kont aman breman evelhen bemde, e tiodfomp, e trofomp war hon spered, hag e vo red hon c'has d'an hospital! Hag ar paourkêz krouadurman, petra deuio da vean, pa neus den nemedomp, na kar, na par war an tamm douar-man. (*Stoui a ra d'an daoulin*).

O Gwerc'hez vinniget,
Ho pezet true ouzin,
Ha grêt n'hon devo ket
E ti-man eur gwall fin.
Diwarnomp 'ta troet
Ar walenn a gasti;
Grêt d'imp kaout eürusted
Elec'h trubuilh 'n hon zi.
O Mari! mamm zantel!
Selouet ma fedenn;
Deut da rei d'in skoazel
Pe 'c'h an da goll ma fenn!

## *SEIZVET PENNAD*

### MARI BIKAOUIK — LUCH AR BITOUZ — AR BOBALEON

AR BOBALEON (*'n eur arruout e ti*).

Setu aman eur c'hoari! Petra? aman eo krog an treo da zansal? Piou an diaoul a zo bet oc'h ober an dodionman?

LUCH AR BITOUZ (*droug ennan*)

Piou? me n'oun ket! Ma n'eo ket te eo, Bobaleon, dampred vo kroc'henn eünet vo mil ma laerou!

AR BOBALEON (*Ken droug all ennan*)

Petra!! me?... Evit piou e kemerez ac'hanon-me?... Poent eo d'it zerri da c'henou, pe me stouvo abred anean d'it, glevez ket! Sell 'ta! Sell 'ta! marteze!... Ya! tamall ac'hanon-me, dioustu!! Evel ma n'am mije ken da ober!

LUCH AR BITOUZ

Ma! ma n'eo ket te, lâr d'in neuze piou 'c'h eo?

AR BOBALEON

Me oar, me!... N'eo ket me, bepred!! Diwall na ve te da unan, Luch ar Bitouz! Barrek awalc'h out da ze! an hini an neve bet kement da ober gant Pôtred Mari Robin, eveldout, ne chom tro gamm ebet da ober war e lerc'h!

MARI BIKAOUIK

Petra lâret Bobaleon? C'houi gav d'ac'h eo dalc'hmad eun dizenor gwelet an archerien o tont 'n eun ti?... Setu aman marteze! Daonet! — ha c'hoaz am lakfet da douet Doue. —Ma 'neus bet d'ober eun dro bennak, al Luch, gant an archerien, klevet, biskoaz n'eo bet evit bean grêt eur jeu fall bennak, skei pe laerez.. ha me oar!
Hag e fell d'ac'h tremen ac'hanomp evit tud sod!... pe garget a gement si fall a zo!... Me gred hon deus bet, betek-hen, awalc'h a drubuilh hag a anken, kuit da greski anê, emichans!

AR BOBALEON

Ma fe, n'eo ket me eo! Ha goulenn a ran pardon diganac'h, Mari, d'ho pean anwazet, met kement a zroug a zo bet êt ennon o vean bet tamallet... Met lezomp ze a goste, ha peuc'h war ar jeu!... Ar gudenn-man, n'eus forz pegen luriet eo, a renko, fedamôtrou, bean dibunet en eur stumm bennak!

LUCH AR BITOUZ

Gortoz! Bobaleon! Al Liten hag al Lanchen a zo hirie o terri mein aze war an hent, eun tammig pelloc'h; int a c'hallfe bean gwelet pe glevet eun dra bennak! Ma lârfen d'ê dont aman? (*Krial ra warnê diwar doull an nor*). Liten!... Lanchen! Mar plij deut aman dioustu!... Eun dra a zo zur, Bobaleon: pe veo pe varo a deu aman! Ha mamm-goz a goute d'in, gwechall, hir an nozveziou, epad ar goanv, arôk mont da gousket, eur bern kôjou diwarbenn al lutuned, an hoperien-noz, ar c'hornandoned, ar c'holeou briz... karigel an ankou hag eur bern treo, a zo bet deut meur wech, aboue, da rodelli 'n em spered. (*War ze en em gav an daou all*).

## *EIZVET PENNAD*

AR MEMES RE — AL LITEN HAG AL LANCHEN
(*e korf o jiletenn*)

AL LITEN

Petra 'zo a neve, Luch ar Bitouz? Gwall drubuilhet e seblantez bean! 'M eus aoun, n'a ket gwell reiz an treo ganit... Eun tamm jeu bennak 'zo bet 'ta?

LUCH AR BITOUZ

Jeu! Jeu n'eus ket... da vihanan etre Mari ha me... Met, sell! sell ar stlabe a zo dre aman! Ha n'omp ket evit gôut piou 'zo bet kilhenn awalc'h da ober d'imp an dro vil-man... Daoust hag en n'ho pefe ket bet gwelet pe glevet eun drouz bennak?

AL LITEN

E fe! nann zur 'vat!! Ha koulskoude, evel ma c'houveez, ne oamp ket a-bell hon daou, al Lanchen ha me, oc'h ober peb a devez hent bras evit pôtr Fantig an Ti-Gwenn.

LUCH AR BITOUZ

Ma! ma; biskoaz kemend-all! met petra zervij? Pa arru eur gwall 'n eun ti, ec'h arru daou pe dri. Ha dre ze, marvat, n'eo ket achu ganimp c'hoaz. N'em jalomp ket re neuze 'ta! Pa ve glac'haret an den, eo koulz d'ean kanan 'vel gouelan, a lâre hon zud koz.

AL LANCHEN

Ya! gwir eo; ha neuze, n'eus forz petra c'hoarveo, ar pez a dle dont a deuio! Kemer 'ta an treo war an tu mat. Eno eman an dalc'h. Ha pegwir, koulskoude oc'h deut da chom aman, evet ho soubenn evel m'eman ha na lezet ket anei da drenkan. — Ni 'c'h a adarre d'hon labour, ha mar tigoue d'imp gwelet unan bennak o filostât dre aze, e teufomp raktal d'hen lâret d'it. (*Mont a reont arôk*).

AR BOBALEON

Fiz ennon-me ive, Luch ar Bitouz, ha mar bezomp holl gant hon jeu, e teufomp a-benn da c'hôut eun dra bennak, nemet jordet e vefemp holl ti hag all. (*Ec'h a ermêz*).

LUCH AR BITOUZ

Mil bennoz Doue da gouean warnoc'h ho tri, ha mil trugare d'ac'h! Arruout a refomp... ar gudenn-man a renko bean dibunet. Poan vo, marteze, met a dammo, a dammo, e voe savet e gof da Yanno.

## *NAVET PENNAD*

## LUCH AR BITOUZ HAG E WREG

LUCH AR BITOUZ (*e korf e roched a adkempen an treo e ti*)

Allo! Mari, na gollomp ket hon fenn! ha hastomp buan reizan an treo-man, betegout n'arrufe unan bennak c'hoaz aman, hag e sonjfe ve bet eun tamm jabadao etrezomp !... Sell, Mari, laka ar pôtr en e wele da gousket, ha deus d'am zikour eun tammig.

MARI BIKAOUIK (*o laka he mab en e wele*)

Ya, dioustu ! ! allo ! ma fôtr ! Kousk aze breman !... Ha breman, an treo klozet mat adarre, rak elec'h ma vank netadurez, ne chom ket beo ar garantez. (*Kement-se, en eur zikour he gwaz*).

## *DEKVET PENNAD*

## AR MEMEZ RE — AL LUPIK

AL LUPIK (*eur vân gantan*)

Salud ! Luch ar Bitouz ! Salud d'ac'h ! Mari Bikaouik ! N'ho peus ezomm netra hirie ? Petra vo digaset d'ac'h ?

MARI BIKAOUIK

Petra ! te zo aze, Lupik ! ! Arru mat ’ out. N’eus netra ken en ti da dibri ! Ha n’hon deus ket kalz a amzer ie, pôtr kêz, da vont d’ar bourc’h hirie. Daoubennet e ve an nen kement gant an « dilojadegou »... Ober a rafes d’imp kalz a blijadur, mar pefe ar vadelez da bourvei d’imp ar pez hòn deus ezomm.

AL LUPIK

Ma labour eo ze, ne ran ken bemde... ma micher eo... Petra vo digaset d’ac’h?

MARI BIKAOUIK

Petra vo digaset d’in?... Eun tamm a bep sort... pa n’eus netra ken aman. Met betegout ankoueout, kemer liou ha paper, Lupik, ha skriv.

AL LUPIK (*a dosta d’an dôl, a gemer e gaïerig ’vit skrivan*)

Ha neuze ?

MARI BIKAOUIK

Eul litrad gwin-ardant, hini mat... eun dousen uou fresk... dek lur bara goell-toaz... Daou lur kig-sal, hini melen. Eur voutailhad gwin ru... sukr... ha kafe... pebr hag holen... eur gôlenn... eun irvinenn... karotez hag eur penn-ognon bennak. Petra lerez, Luch ar Bitouz ?... Red mat eo d’in ober eur bannac’h soubenn memes tra !

LUCH AR BITOUZ

Te oar ar pez ’teus ezomm. Gant ma n’ankouei ket ma zamm butun!

MARI BIKAOUIK

Ya ! Lupik, lak c’hoaz, eiz realad butun « karot ».

AL LUPIK

Mat ! Mari Bikaouik; diouz vo kont, emberr da noz, pe varc’hoaz ar beure arôk eiz eur, e tigasin d’ac’h ho treo. Kenavo emberr !

LUCH AR BITOUZ HAG E WREG

Kenavo ! kenavo d’it ! (*Pierig en e wele a zo krog da ouelan*).

## *UNNEKVET PENNAD*

## LUCH AR BITOUZ HA MARI BIKAOUIK

MARI BIKAOUIK (*a dap ar bugel ’vit hen rei d’he fried*)

Sell ! Luch ! dalc’h eun tamm da Bierig bihan, ma rin d’ean e wele... ezetoc’h a gousko, marteze... ha kerz gantan, mar kerez, eur pennadig ermez, d’ober eur valeadenn: ze ne raio ket a zroug d’ean, na d’it ie, goude an nec’hamant a zo bet aman.

LUCH AR BITOUZ (*en eul lakat e chupenn*)

Ya! mar kerez... eur valeadenn, pa ve bet labouret... aze war an ôd... ne na ket a zroug... Allo (*en eur gemer ar bugel*). Deomp ma fôtr bihan, eun tamm ermêz da welet an treo ! (*Mont a ra kuit*).

## *DAOUZEKVET PENNAD*

MARI BIKAOUIK (*'n eur ober ar gwele*)

Ya ! pa vo grêt eun tamm e wele d'ean, e kousko Pierig êzetoc'h marteze... Hag e vo eun tamm peuc'h dioutan... Aze !... evelse !... mat ! Ha breman, petra rin-me ! Tremen poent eo d'in fichan eun tamm boed bennak... ober eur bannac'h zoubenn ! n'hall ket an nen, e gwirione, bevan gant êr an amzer. An tamm hag al lomm, a zalc'h an den en e blomm,... eur zac'h goullo na chom ket en e zav... Kaer 'n eve Yann lonkan avel, 'vit kargan e gôf, ar paour kêz, a ve pell. Met gant petra ober soubenn, pa n'eus netra e ti !... Lakomp bepred ar podhouarn war an tân... Piou a oar ? al Lupik en em gavo abretoc'h vit ma sonj d'ean, marteze. (*Mont ra da vêrat eun dra bennak endro d'ar siminal*).

## *TRIZEKVET PENNAD*

MARI BIKAOUIK. AL LUPIK

AL LUPIK (*eur maniad treo gantan*)

Setu aman d'ac'h ho « jeu », Mari... gant an treo-man e c'hallfet fichan eun tamm boed, ha ne vo ket c'houez ar foulet gantan.

MARI BIKAOUIK

Petra ! te 'zo arru dija, Lupik ! n'out ket bet pell !

AL LUPIK

Nann zur ! Lâret am oa da Fanchonig e oa mall ganac'h kaout ho treo, hag he deus lâret d'in digas d'ac'h ar pez ho poa ezomm an abretan. Hag ec'h on deut ar buanan ma c'hallen.

MARI BIKAOUIK

Ne pije ket gallet ober well ! E oan, krak, o lakât an dour war an tân. Bean 'm oa aze, e gwirione, eun toullad patatezennou met n'hall ket an nen dibri patatez ha lêz, friko Laouik, da bep pred; eun tamm kig, eur bannac'h soubenn a ra vad eur wech an amzer.

AL LUPIK

Ze 'zo gwir! Ha neuze, Mari, eur bannac'h kafe goude ar pred, ze ra vad d'ar gorzailhenn, dreist-holl pa ve laket ennan eur bannac'hig jigodenn.

MARI BIKAOUIK

Kanfard !... Eur c'haz, herve ' lerer, a rofe e lagad 'vit eur vrinigenn... Ac'hanta, ma fôtr, me 'rofe awalc'h ma hini evit kaout eur bannac'h kafe... Met, siouaz n'hall ket an nen kafean bemde... ken ker ha mac'h int, an treo ! Met d'ar zul e ve grêt eur podad mat, hag e keit ma pad, e pad... N'eo ket awalc'h ze, pegement 'm eus da rei d'it, Lupik ?

AL LUPIK

Pevar skoed dek gwenneg, met Fanchonig ' deus lâret d'in e c'hortoo ganac'h eur pennad, rak, emei, kalz a frejou hoc'h eus bet e deiou-man. Ha neuze, lâret he deus d'in lâret d'ac'h dont d'ober eur gôzeadenn ganti en deiou man, hag en em glevfet ho tiou.

MARI BIKAOUIK

Ma ! ma ! ma ! vel ma karo... e deiou-man 'c'h in neuze d'he gwelet.

AL LUPIK

Pa gerfet, Mari Bikaouik, pa gerfet... pa ne vefet ket re vahomet gant ho labour... pa arrufet, vefet gwelet!... kenavo, breman neuze! rak poent eo d'in hastan, da c'hallout achui ma zroiou arôk an noz. (*Ec'h a kwit*).

MARI BIKAOUIK

Kenavo 'ta, Lupik, ha bennoz Doue d'it !

*XIVet PENNAD*

MARI BIKAOUIK, *hec'h unan*

MARI BIKAOUIK (*a fich ar boed*).

Allo, kig breman, buan er zoubenn, rak bremaïk ec'h arruo al Luch gant Pièrig bihan, ha, marvat an nevo mall da gaout eun tamm bennak da zibri, pa n'eus bet tamm ebet abaoue ar beure-man.

Me 'c'h a d'ober eur bannac'h soubenn vat d'ean. Ha da c'hortoz anei da 'n em ober, pegwir, koulskoude, e plij d'al Luch e vannac'h jistr, ec'h an da gerc'hat eur voutailhad, rak n'eus ken, da di ar Bigêz... Eno e kavin, a zonjan. (*Hag ec'h a kuit, eur voutailh ganti*).

*XVet PENNAD*

AN ANKELC'HER

AN ANKELC'HER

Dampred vo ma ere! Luch ar Bitouz hag e wreg a blij d'ê trotal! Me desko d'ê lezel o zi e-unan ha mont kementse da redek!... Ar pesk a blij d'ean an dour sklêr, al lapous nijal en êr, hag eur wreg vat a dle chom er gêr, ha

n'eo ket, marvat, mont ken alïes du-man ha du-hont da glakenni... Eur gentel, da gaout skiant-prenan, ze na ra ket a zroug da den. Oh! holla! e oa Mari Glukenn o fichan koan... Gortoet, me 'c'h a da zikour anei (*kemer a ra ivin, karotez, hag e ra tammou oute*), ha da drailhan an tammou treo-man... Mat!... Awalc'h evelse!... Met n'an ket da lakaat anê, war an tân, er gôter, betegout na vefe Mari re bell oc'h ober he zro. Ar merc'hed, pa vent krog da bilat o genou, o deve amzer; ne gavont tu ebet da lakaat eur prenn warnan!... Me 'c'h a bepred da lakaat eur yenn 'n eun tu bennak c'hoaz d'ar Bikaouik!... Petra rinme breman diouz an treo-man?... (*Sellet a ra endro d'ean*). Kuz anê diouti, met e pelec'h? Ma lakfen anê er c'havel!... Mari n'eio ket dioustu da lakaat he fri lous eno... (*Sellet a ra ped eur eo*). Petra! pemp eur anei dija! Ha Mari c'hoaz o redek!... Ma enaoufen ar goulou!... (*Hen ober a ra*). Ha breman, an daol war he genou... hag an doubier warni... ha bremaik, ma laka eun dra bennak warni, e vrizillono anê.... Ha d'am zouli breman... rak prestik, marvat, e tistrofont 'velkent, pa n'int ket êt da loen.

(*Ec'h a kuit*).

## *XVI*[et] *PENNAD*

LUCH AR BITOUZ (*marc'hadourez gantan*)

MARI BIKAOUIK (*he bugel ganti*)

LUCH AR BITOUZ

Oh! holla 'vat! Eanaouet ar goulou aman dia! Ha da betra, ma Doue! N'eo ket noz c'hoaz! Daoust hag · vefe bet pôtr e droiou kamm aman adarre!... Lez han, ma gouefe ma dorn war e « berukenn », evit ha ma 'z eve eur vlevenn, biken ne zistrogfen! (*Luch ar Bitouz ac'h a da lakaat e dreo war an dôl, arôk mont da lac'han ar goulou, hag al Luch kêz a goue war e c'henou, en eur c'hopal*): Aï! aï! aï! a-benn ar fin e vefomp lac'het aman!

MARI BIKAOUIK (*prest da ziodi, en eur ouelan*)

O ma Doue! O ma Doue, ma Doue! O zantez Annan Vinniget! Gwelet a rez, setu aze petra 'c'h arru, pa ne ver ket e disfi! Ma karjemp bean grêt eun tamm zell ive 'velkent! A seurt farserezou-man na vent ket grêt, memez tra! Ma 'n ije torret all Luch e ziouhar pe ec'houg!... (*Trei ha dietrei a ra Mari*). Hag êê gant al laer ar pez 'm oa pourveet da lakaat er zoubenn! Ha petra rin-me breman da goan? Dour, holen, ha baraïg, d'ober zoubenn an tri zraïg! N'eo ket hounnez eur zoubenn! Ma n'eo ket a-berz an diaoul dont d'ober troiou evelhe nd'an dud!

LUCH AR BITOUZ

Eur wech! diou wech! ter gwech! Ac'hanta, plac'h kèz, diwar an dervet gwech, e torr ar blanedenn, evelse ve lâret. Hag a-vreman, am eus fianz, hon devo peuc'h.. An dra-man a zo re, memez tra; ha red mat eo d'imp 'velkent, ober jeu, hag êsa goût petra zinifi an dodion-man bemde... 'M eus aoun, zo c'hoant da dremen ac'hanomp 'vit tud sod... Ha ma ne lâromp netra, e vo grêt kement-all d'imp c'hoaz... Ar Bobaléon a oa aze, e kichen dioustu oc'h ober eur gôzeadenn, me 'c'h a da c'hervell anean. (*Mont ra e toull an nor*). Bobaleon!! Bobaleon!! Deus aman buan!

AR BOBALEON (*a-bell*)

Pera zo! Petra zo!!

LUCH AR BITOUZ

En han' Doue, hast affo ! ! hast affo ! !

*XVII*[et] *PENNAD*

AR MEMEZ RE — AR BOBALEON

AR BOBALEON

Petra 'zo a-neve adarre? Ne gav ket d'in, koulskoude e ve bet den ebet aman aboue mac'h eo bet êt ar Bikaouik da di ar Bigêz. O c'hoennat eun toullad karotez e oan aze, el liors, ha, d'in da c'hoût n'eus bet den wardro... Met, gortoet, pe 'man kont evelse, ma 'c'h a dioustu da gaout an archerien, ha da lâret d'ê ober eun tamm enklask war an treo-man, hag e vo gwelet hag en n'hallfer ket ober eun tamm sklêrijenn bennak war ar farserezou-man.

(*Ec'h a ar Bobaleon arôk*).

*XVIII*[et] *PENNAD*

LUCH AR BITOUZ — MARI BIKAOUIK

LUCH AR BITOUZ

Ahan! Ahan! Bremaïk, marteze, pa arruo an archerien, e c'hellfer dont a-benn da dibuni ar gudenn, rak 'zervij ket lâret nann, tu pe du e renk bean toull ar billig! Hag arru on da gredi penôs, arôk pell amzer aman, e vo tapet al louarn en e doull... Glevez ket, Mari, me gred e rafes mat, breman, lakaat, eun tamm, ar pôtr en e wele, arôk ma arruo Pôtred Mari Robin.

MARI BIKAOUIK

Gwir awalc'h a lerez!... E fe ya! koulz eo d'in hen lakaat en e wele, rak me gred eman o vont da venel kousket. (*Mari a dosta d'ar c'havel, a zizolo an dilhad*)... Deus aman, Luch!... deus da welet petra 'zo aman. (*Al Luch*

*a dosta*)... Sell!... ma c'harotez ha ma irvin!... drailhet aman! 'n eur choudourenn!... da duan an dilhad gwele! ha me grêt eur gwele fresk gamin!... N'eo ket a-berz an diaoul e ve ar pardon-man?... Eo, a gredan!... Hag an archerien n'int ket arru c'hoaz!... Lezomp bepred an treo evel ma 'maent, ha marteze e c'hallfont kaout roud pe roud d'an trubard a deu aman ken alies d'ober anei ganimp.

LUCH AR BITOUZ (*en eur vont da gichen toull an nor*).

'Ma vije bolante Doue gwelet an archerien oc'h arruout, rak bremaïk vo noz... ha mar be tapet, e noz, ar ziliou, — e ve kalz diêsoc'h klenkan al laeron; — hag al lapous fall a zo bet aman a dle bean skanv e droad... (*Sellet a ra bepred*). Ahan! arru int 'velkent! N'eo ket c'houitet ar Bobaleon da gaout anê!

### *XX^et PENNAD*

### AR MEMEZ RE — AR BOBALEON DRASKIK — CHIKROTIK

AR BOBALEON (*d'an archerien 'n eur dont en ti*).

Sellet!... ne welet ket!... ôtrone... ar c'hoari 'zo bet aman! Ma dalc'h an treo da vont evelhen... houman n'eo ket eur vuhe!... E renko an dud kêz-man mont ac'han... hag an ti a chomo difeurm... Houman eo an der pe beder gwech d'ar c'hoari-man da vean...

DRASKIK

Aboue pegoulz ve ar jeu-ze aman?

LUCH AR BITOUZ

Aboue an dilojadeg, ôtrou!

(*Chikrotik a skriv war baper ar pez a glev lâret*).

DRASKIK

Ha ne vefe ket unan bennak o kaout droug ouzoc'h?

LUCH AR BITOUZ

Ne gredan ket, ôtrou!

DRASKIK (*en eur zellet a-zehou, a-glei*).

Neuze, 'm eus aoun, e vo diês d'imp arruout... rak ne welan roujou ebet neblec'h... Daoust da ze, e refomp diouz hon gwellan, ha, mar gallomp, e lakfomp al lampon da vasonât diabarz.

LUCH AR BITOUZ

Mat! ôtrou! mat! well a ze!

DRASKIK

Piou 'zo bet aman e kerz an dilojadeg?

LUCH AR BITOUZ

Al Liten hag al Lanchen, Otrou.

DRASKIK (*d'ar Bobaleon*).

Et, c'houi, mar plij, da lâret d'ê dont aman dioustu!

AR BOBALEON

Ec'h an da vont.

### *XXI$^{et}$ PENNAD*

### AR MEMEZ RE, NEMET AR BOBALEON

DRASKIK

Bremaïk, pa vo an dilojerien aman, e c'hallfomp goût eun dra bennak marteze, ha kaout eun tamm muioc'h a sklêrijen... An disteran gir awechou a c'hall digeri d'an nen e zaoulagad. Alïes a wech hon deus bet betek breman tapet meur a hini evelse. Hag ar wech-man, adalek m'hoc'h deut dioustu d'hon c'haout, e vo marteze kalz êzetoc'h d'imp digas an tôl da vad.

LUCH AR BITOUZ

Ma... neuze da vihanan c'hoaz!... Rak arru eo gwall diês ma fenn gant kement-man a drubuilhou... (*Klevet 'rer kôzeal er pellder*). Glevet ket, ôtrone?... ar Bobaleon! Me 'anve e vouez ervat, — o kontan kôjou... Me gred ec'h arrufont prestik. (*Sellet ra dre ar prenestr*). Ya! Ya!... arru int.

### *XXII$^{et}$ PENNAD*

### AR MEMEZ RE — AR BOBALEON
### AL LITEN HAG AL LANCHEN. (*Mari Bikaouik ac'h a da azean war eur gador gant he bugel*).

AL LITEN

Salud! Salud, Otrone! Salud d'ac'h, Mari Bikaouik! Petra! foar Vre he deve eur fin bennag, met, aman, e vo jolori neuze 'ta bemde! Ha piou eo ar c'hanfard a zo bet aman adarre!

DRASKIK (*rust d'ean*).

Ya! Piou ' zo bet aman?!! Ma oac'h war devez dre aze, e deiou-man, e c'hallfec'h, marteze, bean gwelet eun distôladenn bennak o troïdellat dre aman!

AL LANCHEN

Den ebet, Otrou! N'eus tremenet, d'in da c'hôut, divroad ebet dre aman hirie... kuita, Liten?... N'hon deus gwelet hirie o tremen nemet Fanch an Toulleg, Pôtr an Ti-Gwenn, ha Godig ar Litouzenn o vont d'an ti-forn; met dalc'het o deus da vont gant o hent; n'int ket deut wardro an ti-man.

DRASKIK

Ha n'hoc'h eus ket gwelet den all ebet? Na c'houi ive, Liten?

AL LITEN HAG AL LANCHEN

Nann! Nann! Kristen ebet!

DRASKIK

Neuze, war a welan, e renkfomp kontan hepken warnomp hon unan... Met engal zo! hon fri a zo mat, Luch ar Bitouz, ha n'omp ket kijer maneget... Manegenn da gaz, e gwirione, na logodenn, na raz.

Ec'h eomp da vont arôk neuze, hag arôk warc'hoaz da noz, a gredan, e tostao Yann ouz e gazeg.

(*Ec'h eont holl kuit nemet al Luch hag e bried*).

## *XXIII*^et^ *PENNAD*

## LUCH AR BITOUZ HA MARI BIKAOUIK

MARI BIKAOUIK

Doue da vean meulet, Luch ar Bitouz! Me gred ec'h eomp en dro-man, da vean diboaniet, hag an hini a deu aman d'ober d'imp kement a drubuilh da vean laket eun tamm e disheol... Met n'eo ket ze eo ze c'hoaz. War welan, ec'h eo maro an tan dindan ar zoubenn. Tamm ebet da goan neuze 'ta!... nemet bara sec'h e tebrfemp... rak n'eus aman nag amañn, na netra!... He neuze, gôut a rez. Luch ar Bitouz, mil biken ne chomin e toull-man da gouskat fenoz!... En hon zi koz e zo gweleou da gouskât hag eno hon devo peuc'h marteze...

Ha breman, 'vit pez a zell koan... deomp betek Porz-Kadiou... Fanch a zo eun den jentil, ha pa gontfomp d'ean ar pez 'zo arruet ganimp, a lâro d'imp, a dra zur, chom gantan da goanian.

LUCH AR BITOUZ

Ya, kentoc'h evit chom en ifern-man, greomp 'vel ma lerez, deomp arôk dioustu!

(*Mari Bikaouik, he bugel ganti, hag he gwaz ac'h a kuit d'o żro*).

**FIN AN II**^et^ **LODENN**



# TERVET LODENN

## *I$^{an}$ PENNAD*

### MARI BIKAOUIK — LUCH AR BITOUZ

(*Pîerig a zo en e wele, Luch ar Bitouz azeet e kichen an tan a zo evel morgousket*).

MARI BIKAOUIK (*en eur ober he c'heusteurenn*).

Dec'h, Luch ar Bitouz, e oa jeu ha c'hoari aman, d'hon lakaat da drei war hon spered... met hirie, mar be bolante Doue, ec'h eio welloc'h an treo ganimp. An avel, a gredan, 'n eus chenchet a du, hag a-du ganimp, a gredan, eman hirie. Dija hon deus tremenet brao an nôz. N'eo ket bet evidomp eun nozvez wenn, daoust ma kreden, dec'h da noz, en eur vont d'am gwele, penôs n'am mije kousket takenn. (*Pîerig en em lak da c'hrignouzal*). Sell, Pîerig 'zo dihunet! Pa ne teus netra d'ober breman, nemet kousket, Luch ar Bitouz, debret mat da bred ganit, da c'hortoz adkregi en da labour, mar vijes êt da luskellat ar pôtr, rak re abred eo d'ean sevel c'hoaz... ha n'eo ket ar zec'hed a ra d'ean gouelan, pegwir ec'h on o paourez rei d'ean da denan.

LUCH AR BITOUZ (*en eur vont da luskellat*).

Dioustu, Mari,... e oan o vont da venel kousket, met dre luskellat Pîerig bihan e kouskfomp hon daou marteze.

(*Luch ar Bitouz, en eul luskellat, a gan*):

Nan nan Na-nik ha nan nan, Na-nik, nan nan Na-nik ha nan nan nan.
Bim-ban laon kloc'h Gwi-maek. ma-ro Yan-nik Bou-ben-nek
Ha in - ter-ret. Et e ben-nig Et e reo-rig er poull pri
Gant ar c'hi, gant ar c'haz, ha cho-met Yan - nig e noaz.

Nan, nan, nan ik, ha nan, nan, nan-ik,
Nan, nan, nan ik, ha nan, nan, nan.

Bim, ban, laon, Kloc'h Gwimaek,
Maro Yannik Boubennek,
Hag interet er poull pri,
Et e bennig gant ar c'hi,
Et e rêrig gant ar c'haz,
Ha chomet... Yannig e noaz.

(*Chom a reont o daou kousket*).

MARI BIKAOUIK (*en eur dostaat, sioul, sioul*).

Sell 'ta! Kousket... o daou... ha n'on ket souezet... Goude kemend all a skwisente hag a drubuilh!... Ma! Lezomp anê, neuze, eur pennadig d'ober eur c'housk, ha kuit d'o dihuni re vuan... Me 'c'h a d'ober eun tamm tro, da welet Godig ar Litouzenn.

(*Mont ra kuit doustadik*).

## *II^et PENNAD*

## AN ANKELC'HER

(*Piêrig a gousk hag al Luch ive ken a ziroc'h*).

Bezomp sioul hag e tapfomp logod, ha gwelet vo hag en e teuio Pôtred Mari Robin ken buan ze a-benn da dibuni o c'hudenn!... Kaer n'eus o fri bean hirr, hag o daoulagad bean lemm, ma fri-me n'eo ket berr ive, ha n'on na luch, na dall, na born, na daonet... Ha mar dint fin, me 'zo ken fin hag int bemde... ma n'on ket finoc'h! Gwelet vo, piou 'deuio ar maout gantan emberr...

Hag ar Bikaouik! ar plac'hig kêz, n'eo ket evit chom er gêr... En eun tu bennak, e rank bean dalc'hmat o redek he reor. Et eo adarre, marvat, da bilat he genou...

Hag ar paour kêz Luch!... Petra c'hoari gantan?... kousket!... ar paourkêz den!... Ma ouife piou zo 'n e gichen! marteze e tihurfe... Tostaomp c'hoaz... Oh! evel eur zoc'h e kousk!... Ha neuze, deut 'zo ganin aman eur banac'hig dour-gousk! Netra nemet ar c'houez dioutan a lakfe eur marc'h da venel kousket! Ar vured 'ta, evelhen (*ober a ra ar pez a lar*) dindan e fri d'al Luch ha kenavo 'vit an deiou. Hag e kouezfe aman ar c'hurunou breman, ne zihuno ket!

Dre ze, n'eo ket red d'in bean nec'het. N'eus forz petra rin d'ean, ne zihuno ket, lâran d'ac'h! Greomp neuze eun tamm an « ankor » gantan da welet... Petra rin-me?... Ahan! Lakat anean da Zant Malarje... Mari deus lezet aman he davanjer... lakomp anean d'ean d'ober lien gronj... (*ober a ra ar pez a lâr*). Ret mat eo d'in lakaat eun dra bennak d'ean war e benn ive... (*Klask a ra hag e kav koef pe dog, kalabousen...*) Setu aman eun tog... heman 'zo mat d'ean ive. (*Hen lakaat a ra d'ean war e ben.*) O! holla! Luch ar Bitouz! Setu te breman eur Pipi! Ha dreist-holl ma vefe gret eun tamm da varv d'it. (*Hag e tu d'ean e benn*). Aze! Setu al Luch êt da Vorian! Evel unan eus an Tri Roue... Awalc'h eo 'velse, ne gav ket d'ac'h? Ma 'c'h afen d'am zoull, rak ma 'n em gavfe aman breman ar Bikaouik, piou a boac'hfe e viz! (*Lakaat ra e viz en e c'henou en eur vont arôk*).

*III$^{et}$ PENNAD*

AL LUPIK

AL LUPIK (*eur banerad treo gantan, hag eur c'honifl*).

Petra! aman n'eus den!! Oh! hola! vat!
(*Lakaat a ra war an dôl ar pez a dle lezel en ti... —O welet al Luch, e lâr*):

Malarje, en amzer-man ar blâ! Hag al Luch êt da vaskaradenn! 'M eus aoun, eo êt da zod! Ar paourkêz! Kement a drubuilh an neus bet ive 'vid an deiou!... Pa welo Mari Bikaouik hag ar Bobaleon e pe stumm eo laket Luch ar Bitouz, ec'h a da vean aman eun abadenn adarre! Ha den wardro, dampred vo ma êre! Ha da glask piou mont? Ma vije bet, da vihanan, ar Bikaouik pe ar Bobaleon dre aman, 'n eun tu bennak! Ma 'c'h afen da welet! (*Sellet a ra war doull an nor*). Kaout a ra d'in eman ar Bobaleon war gôz du-hont... (*Hen gervel a ra*). Bobaleon! Bobaleon!

AR BOBALEON (*a-bell*).

Petra 'zo adarre 'ta, ma Doue!

AL LUPIK

Petra!! Deut da welet!... Eur vaskaradenn!... hag unan vrao c'hoaz!

*IV$^{et}$ PENNAD*

AR MEMEZ RE — AR BOBALEON

AR BOBALEON

Biskoaz kemend-all!! Luch ar Bitouz êt da zant Malarje! oh hola vat!!! Ar paourkêz den! 'meus aoun eo ha da zod!!! Met n'eus droug ebet ha ne zervijfe ket d'eur vad bennak... Breman e welan sklêr mat war gement 'zo bet tremenet dre aman! Ha n'on ken pell diouz kredi penôs ec'h eo al Luch e-unan an hini a ra kement a jeu en ti-man!... Hag an archerien a zo breman du-ze pell, n'oun ket pellec'h, o redek warlerc'h al louarn marteze, hag hen ken tost all d'e doull koulskoude! (*War ze en em gav Mari Bikaouik d'he zro*).

V$^{et}$ *PENNAD*

AR MEMEZ RE — MARI BIKAOUIK

MARI BIKAOUIK

O ma Doue! Vellkent!... Ha daoust petra 'zo arruet gantan! Jezuz! Maria! Kredo! Troet ma gwaz war e spered? Pebez gwalenn a gasti evidon-me adarre!... Ha ma renker hen kas da Dinam! Bobaleon, mar pije bet ar vadelez da vont da glask ar medesin?

AR BOBALEON

Dioustu!... Ha bremaïk en em gavo rak hirie, krak, eman e ze da zont da Lomikêl. (*Ec'h a kwit*).

AL LUPIK

Laket am eus, evel ma welet, Mari, war an dôl, ar pez ho poa kemennet, er beure man, da Franchonik. Ec'h an breman pelloc'h neuze ha kenavo ar c'hentan. (*Mont a ra kuit*).

MARI BIKAOUIK

Kenavo 'ta !

## *VI*^et^ *PENNAD*

LUCH AR BITOUZ (*bepred kousket*) — MARI BIKAOUIK

MARI BIKAOUIK

N'am eus tamm chans ebet memestra! Ha ma 'n eve grêt ma gwaz an holl jolori-man aman, aboue mac'h omp deut d'an toull-man! Met n'on ket evit kredi e ve hen ! Ha gwelet ne zihun ket !... Ne dle ket bean maro koulskoude! (*Ober a ra d'ean eun tamm difretan*). Luch ar Bitouz ! ! ! Ma mignon ker ! ma c'harante! ma gwaz kez! ne dihuni ket?

LUCH AR BITOUZ (*a zihun evelkent*)

Petra 'zo?... Petra 'zo? Ho! holla vat! gwisket e zant Malarje ! Setu aman eur grampoezenn ? Ha piou an diaoul an neus gret kement-man?... Hag epad ma c'housk! hag hep dihuni ! N'on ket evit kredi ne vefen ket bet eur pennad bennak, etre daouarn eul lenner planedennou, peguir n'am eus gouveet netra! (*Sellet ra 'n eur mezellour*). Ha duet ma fenn d'in!... Mari, n'eus ket eur bannac'h dour aze!... Ma arrufe n'eus forz piou aman!

MARI BIKAOUIK

Eo... setu aman peadra d'it da 'n em walc'hi! Met, n'ouzout ket, ar Bobaleon hag al Lupik a zo o paouez mont ac'han, hag e c'hallez kredi penôs o deus gwelet ac'hanout.

LUCH AR BITOUZ

Oh! neuze, ne zervij ket kuz ar pec'hed !

MARI BIKAOUIK

Nann! siouaz, hag end-eün, ar Bobaleon a zo êt da glask an ôtrou Bibichen da zont d'az kwelet... o sonjal penôs e oas troet war da spered.

LUCH AR BITOUZ

Petra ? Petra lerez?

MARI BIKAOUIK

Ya! Ya! Ya! velse eo bet kont siouaz! Ha bremaïk pa 'n em gavo ar medesin aman, ma ne gollomp ket hon fenn gant ar vez, e vo kaer d'imp c'hoaz!... (*En eur zellet ouz an treo digaset gant al Lupik*).

Sell! ma fôtr kez! Eul « lapin ». N'he deus ket ankouaet Franckonik ar pez 'm oa lâret d'ei! Heman zo deus hon jeu! kaout a ra d'it e ve re kaout eun tamm friko goude an drubuilh hag an anken hon deus renket, en deiou-man, plegan hon choug dindane ?... Sell! Luch ar Bitouz, pegwir eo tremenet d'it breman, ma rafes eun tamm skuban d'an ti... arôk m'arruo ar medesin!

LUCH AR BITOUZ

Ya! Mari, gwir awalc'h a lerez. (*Hag al Luch da skuban an ti, epad ma 'n em lak Mari en dro d'he c'heusteurenn*).

## *VII*et *PENNAD*

AR MEMEZ RE — AR BOBALEON — AN O. BIBICHEN

AR BIBICHEN

Salud d'ac'h, Luch ar Bitouz, penôs eman kont ganac'h?

LUCH AR BITOUZ

Oh... ôtrou, an dra-man n'eo netra... Met evit lâret d'ac'h ar wirione... n'oun ken petra an diaoul a c'hoarve en timan, aboue m'hon deus dilojet Bemde e c'hoarve aman tra pe dra ha waz pe wasoc'h, ha n'omp ket vit goût na penôs, na petra! Meus aoun, eo jordet an ti man!

AR BIBICHEN

Jordet! Jordet! ze oa mat gwechall-goz, met hirie ne greder ken e koz kojou evelse! An treo-ze n'int nemet kôjou gwrac'hed koz, mat da netra ken nemet da spontan an dud... Ha c'houi, Luch ar Bitouz, lâret d'in, hag-en 'c'h oc'h, e gwirione, en ho jeu?... n'oc'h ket dalc'het, kalz pe nebeud, nag en ho kof, nag en ho penn, nag elec'h all ?

LUCH AR BITOUZ

Na gredan ket, ôtrou, betek breman n'am eus ket bet an disteran klenved... Poan gof?... poan-benn?... Ya, eun tammik, evel ar re all, met ze a dremene buan. Lâret e ve, e gwirione, e teu ar c'hlenved d'an daou-lamm, hag evit mont kwit, e ve morzet ba kamm, met, warnon-me, ôtrou, n'eus ket bet gallet kaout krog betek breman.

AR BIBICHEN

Ya! Ya! ze a zonjen... Eun torgoz eveldoc'h, kaer 'n eve c'houean an avel, ne ve ket buan diskaret... klenved ebet neuze... met... klenved ar werenn? an hini a elbed e zec'hed, evel ma ouzoc'h a elbed e yec'hed. Hag aman, evel lec'h all, ec'h anavean kalz, hag a zo, siouaz, poac'h, tor ha stripou, elec'h bean dilezet, a-grenn, ar guin-ardont milliget a lak an den da goll e benn.

LUCH AR BITOUZ

Nac'hin ket diouzoc'h ôtrou! eur bannac'h a blij d'in, evel ar re all, hag alïsoc'h daou evid unan, met n'on ket eul lonker.

AR BIBICHEN

Neuze c'hoaz! Ha mat a ret, rak muioc'h a dud a ve beuzet er gwer evit er ster. Nag a dud a renker kas bep bla d'an hospitaliou, da Dinam, abalamour d'ar gwin-ardant !

*Kals muioc'h a dud a lac'h ar gwin,*
*Evit ma yac'ha ar medesin.*

Eur c'hristen mat ne dleje ket glebian e deod en eur seurt evaj brein!... Diskoueet d'in ho teod, Luch ar Bitouz!... (*heman a denn e deod*)... Mat! mat!... n'eo ket divalo... Hag ho torn breman... (*Al Luch a astenn e zorn*)... Eun tamm terzien hoc'h eus, Luch ar Bitouz, met n'eo ket souezus... goude kemend all a drubuilh... met bezet dinec'h, an dra-man a dremeno buan, da vihanan mar keret bean eun tamm war evez... N'oc'h ket lonker, nann, met plijout a ra d'ac'h ho pannac'hig; ac'hanta! lezet an holl evaj krenv a-goste...

An hini a gar re ar guin,
A renk evan dour a-benn ar fin.
Diwar evan dour sklêr.
Ne deu den da vean mevier.

LUCH AR BITOUZ

Evan dour, ôtrou! Petra zonjet? — Lonkan dour 'vel gleskered, hennez n'eo c'hoari ebet... Ar gwin-ardant, ar gwin, an treo krenv a-goste, mar gallan. Met ma bannac'h jistr, memes tra! Penôs e c'hallfe bevan, eur Breizad, hep eur bannac'h jistr mat!

AR BIBICHEN

N'evet ket re, bepred Luch ar Bitouz... betegout... ar furnez a lâr d'imp, ober ar garg herve an denn, gant aoun da derri ar penn; ha penôs ne dleer ket kargan muioc'h vit na c'haller charrean.

Gret 'vel ma lâr ar furnez, hag en em gavfet bepred êzet. Ha breman. Luch ar Bitouz, kenavo 'vit an deiou, ha gwelloc'h yec'hed d'ac'h.

(*Ar medisin ac'h a kuit*).

LUCH AR BITOUZ

Kenavo, otrou, ha bennoz Doue d'ac'h!

### *VI^et PENNAD*

### LUCH AR BITOUZ ha MARI BIKAOUIK

LUCH AR BITOUZ

Ac'hanta, Mari, petra lerez deus an treo man?. — Ar Bobaleon a zonje d'ean e oan me sod, hag e oa me a re an dourni hag ar jeu a ve aman, eur pennad 'zo!!! Me ouie mat ne c'hoarvee netra ganin. Ha koulskoude, 'vel ma 'n eus lâret d'in jan O. Bibichen, am eus eun tamm terzien; hag, e gwirione, poan am eus 'n em fenn... Arru on da gredi penôs an hini an neus bet c'hoantaet ober diouzin eur Zant Mellarje, a dle bean roet d'in eun dra bennak da gousket rak, anez ze, e vijen bet dihunet velkent! Hag ar pez an neus grêt d'in kemer eo a zo breman kiriek d'am foan-benn. Evel c'hoant am eus da vont d'ober eun tamm bale. Ma c'h afen da gaout an ôtrou « juj »! Adalek ma oa ar medisin e Lomikêl hirie, e tle bean ar barner ive, rak peurvuian e teuont aman bep yaou, hag ar yaou a zo hirie, pe 'n em dromplan. An archerien a zo gant o jeu, — met ne gredan ket e vefe eun dra fall lâret eur gir bennak d'an otrou « juj », ma vo gwelet hag-en n'helfer ket dont a-benn da lakat, evelkent, ar biz war ar gouli.

(*Mont a ra al Luch arôk*).

### *VII^et PENNAD*

### MARI BIKAOUIK, *hec'h unan*

Ar paourkêz den ! Trubuilhet eo kenan e spered, ha n'eo ket souezus! Gant ma torro d'ean da vihanan!... Met n'eo ket awalc'h kontan kôjou ha chom hep dibri tamm! Red mat eo d'in fichan eun dra bennak 'velkent... (*Kregi ra el lapin*). Al lapin-man da vihanan, ac'h a da vean kignet ha laket da boac'hât dioustu, ma 'n evo ar paourkêz Luch eun tamm da zibri, pa 'n em gavo er gêr; ne gredan ket refe ze droug d'ean... Ha neuze, eun tamm lapin! Meujou a sort-se na begont ket bemde ouz e c'henou. (*Perig bihan a zihun hag a grog da c'hrignouzal*). Hag heman o tihuni krak pa n'am oa ket amzer da ziouere t gantan... (*Mont a ra d'hen luskellât*). En eul luskellat anean eur pennadig, e kousko c'hoaz marteze, hag am eus peuc'h dioutan.

## *VIII*[et] *PENNAD*

### MARI BIKAOUIK — hag AR BOBALEON

Ac'hanta, Mari, penôs 'man kont gant an treo?... Setu aman eul lizer evidoc'h.

MARI BIKAOUIK

Eul lizer! eul lizer! Hag a belec'h ha digant piou 'ta, ma Doue!

AR BOBALEON

Me n'oun ket, plac'h kez!... Met pôtr al lizerou a zo o paouez hen rei d'in da rei d'ac'h.

MARI BIKAOUIK (*en eul lenn al lizer*)

Eul lizer digant hon ôtrou koz, diwarbenn hon dilojadeg!... Ha ma gwaz n'eman ket aman!... Daoust hag hen n'eo ket arru c'hoaz?... (*Sellet a ra dre ar prenestr*). Nann, ne welan ket anean... Well eo d'in mont da welet e pelec'h eo manet... Piêrig a zo adkrog en e gousk... ha gant se, e c'hallin bean dinec'h eur pennad. (*Ec'h a de vont ermêz*).

Oh! met glao a ra!... Ec'h an da gas eun disglaouier ganin... hag unan all d'am fried. (*Tapout a ra daou*) gant an aoun da vean treuzet... da dapout klenved c'hoaz marteze... Gredan ket e renkfen mont gwall bell.. Ec'h an da welet, memes tra, betegout!... (*Mont a ra kuit*).

## *IX*[et] *PENNAD*

### AN ANKELC'HER

Pa 'm oa lâret d'ac'h e vije bet eun tamm bourd aman!.... Me ouie awalc'h! Ar paourkêz Luch ar Bitouz kemeret, war vetek nebeut, da zod!... Oh! hollâ! eul lapin!... E oant o vont da ober friko, an daou goz!! Goude ma deus re da ober..., pa n'int ket evit paean o gour-mikel!... Ha Piêrig bihan 'zo kousket?...

Ac'hanta, bet zo jeu ha c'hoari aman.... met bean vo c'hoaz! Ec'h et da welet;... Ar pôtr bihan!!

...Heman a gousko kenkoulz dindan an dôl vel en e wele. (*Lakat ra Piêrig dindan an dôl war eur c'holc'hed*).

Hag al lapin-man, arôk bean laket er pod, ne raio ket a zroug d'ean mont eun tamm war ar plun!... Lakomp anean eun tamm er c'havel, da wellet (*hen ober a ra*).

Aze!... mat!!... Ha breman, pesort tro a rafen me c'hoaz d'an daou diod koz!!... Gwelomp eun tammig.. Ahan!... kavet am meus!... Luch ar Bitouz, marvat, vo skwiz bremaïk, pa arruo, hag a fello d'ean, me gred, azean 'vit diskwizan war ar gador aman...

Me 'c'h a da stagan eun tamm kordennig ouz ar gadorman ha, pa deuio da azean warni, e chachin war ar gordenn, hag ec'h ey al Luch koz war e gein d'an traou, e dreid en êr! Ze gaso, marteze, an derzien dioutan hag e boan-benn arôk.

(*Klevet a ra evel unan bennak o tostat hag ec'h a kuit*).

## X^et^ PENNAD

### LUCH AR BITOUZ ha MARI BIKAOUIK

LUCH AR BITOUZ

Na pebez pil-dour! daoust d'am disglaoier, n'eus ket eun neudenn zec'h ennon! Ec'h an bepred da lakât eur chupenn all, ha goude vo gwelet... Ahan! hirie, 'velkent, n'eus ket gret a zizurz en ti ! Marvat, eman breman al lapous fall etre daouarn pôtred Mari Robin. Ma! dare on da gredi penôs, arôk pell amzer aman, ec'h ouvefomp tra pe dra.

MARI BIKAOUIK

Ya! Ya! ne welan tres ebet, e ve bet aman an amprevan en dro-man. Mar gint krog an archerien en e groc'hen ec'h a da vean grêt eun tamm skol d'ar marmouz fall-ze!

## XI^et^ PENNAD

### AR MEMEZ RE — AN ARCHERIEN

DRASKIK

Ac'hanta, Luch ar Bitouz, bet eo sioul an treo aboue ?

LUCH AR BITOUZ

Ya! Ya! ôtrou he well a ze ! rak e oan da vont da goll ma skiant.

DRASKIK

Ma, well a ze, da vihanan!... Met al louarn a zo bepret o redek... Kaer hon deus bet klask ha goulenn du-man ha du-hont, digant heman ha digant hen-hont, n'hon deus ket diverret kalz aboue. E oamp o vont trezek koad ar Roz-koat da welet c'hoaz, hag hon deus sonjet, en eur dremen, dont e ti... Kenavo bremaïk, ne refomp nemet mont ha dont. (*Hag int arôk*).

LUCH AR BITOUZ

Ac'hanta ya! Et da welet!... Berr e vo ho tro, ar Rozkoad a zo aze e kichen... Ha bet ar vadelez, pa distrofet, da zont c'hoaz da rei kelou d'imp. (*Hag ec'h a da gichen an tân da zec'han e zillad*).

LUCH AR BITOUZ — MARI BIKAOUIK

MARI BIKAOUIK

Arôk an noz, marteze 'velkent, e vo gallet tapout an aneval-ze! Ha ne vo ket re d'ean mont daou pe dri miz e disheol, goude an displijadur an neus grêt d'imp... Ha Piêrig bihan, bepred kousket!... Ma neus ket bet roet dour da gousket d'ean ive? (*Mont a ra Mari da gichen ar c'havel*).

O ma Doue! ma Doue! o Santez Annan vinniget! Petra zo arruet aman? (*Al Luch a dosta*)

Ar pôtr n'eman ken en e wele! Ha da belec'h eo êt!...

O Sant Mikel, c'houi hag hoc'h eus gwechall roet lamm d'an diaoul koz, deut d'am zikour, en han Doue! N'am oa nemet eur bugelig, ha setu hen kollet, pe lac'het marteze! Na pebez kroaz da zougen adarre! O Santez Annan, bet true ouzin! (*Tostât a ra adarre d'ar c'havel*). Oh! ha laket al lapin en e lec'h! (*Hen diskoue a ra d'al Luch*). Gwelet a rez! Red mat eo, 'velkent, bean tremen fall evit ober treo evelhen! O ma fried paour! ma diouhar a gren dindanon; ec'h an da gaout eur fallaenn!

Krog ennon! red mat eo d'in azean! (*Azean ra war gador an ankelc'her hag ec'h a war he c'hein d'an traou, en eur grial*).

Aï! ma Doue! aï! aï! aï! O Itron Varia Drue!...

LUCH AR BITOUZ (*'N eur zevel wreg, a ra d'ei azean vid an eil gwech*)

Mari gêz! allô! ro peuc'h, me gred eo bet wasoc'h ar spont evit ar gloaz! Met an ti-man a renk bean jordet memes tra! Ha red eo e ve an diaoul e-unan a deufe d'ober an dodion-man.

*XV^et PENNAD*

AR MEMES RE — AN ARCHERIEN — AR BOBALEON

DRASKIK

Pera 'zo? Petra 'zo? Petra zo arruet c'hoaz?

LUCH AR BITOUZ

Me oar, me! Selle, ôtrou, e oa Mari a vont da azean aze, war ar gador, ha setu ar gador o pellât anei hec'h unan! Ha ma gwreg ken buan all, evel just, war he c'hein d'an traou! Ha ne oa den nemetomp hon daou e ti, koulskoude!

DRASKIK

Ma 'velkent ive! an treo 'zo kirius memes tra! Petra! Sellet mat hoc'h eus dre holl? Daoust hag en ne vefe den ebet dindan an dôl! (Sellet a ra). Eo! eur bugel bihan!!

MARI BIKAOUIK (*o klevet komz eus eur bugel a zav en eun tôl krenn*).

O ma bugelig kez! pa n'out ket tac'het, da vihanan! O Santez Annan vinniget! O Itron-Varia Drue, mil trugare d'ac'h a-vreman, hag ar c'hentan ma c'hellin, ec'h in d'ho trugarekât da birc'hrina war ma zreid noaz da zan Kare! Me er c'hoz ti-man, pelloc'h ken ne choman!

LUCH AR BITOUZ (*droug ennan*)

Na me ive, glevez ket, Bobaleon!... Well eo d'in mont gant a diaoul n'eus forz pelec'h ac'han, da gaout peoc'h.

DRASKIK (*d'al Luch*)

Allo! Allo! ma mignon, n'et ket da 'n em gemer kement-ze! an treo man a dremeno! Biskoaz glao 'neus grêt na davfe, nag avel grenv ha na gouezfe. Kenavo breman, ma den mat, ha na strinket ket, mar karet, an trede war lerc'h ar billig; poan o fachan h paoan o vean fachet, ha poan o tifachan azo ter boan. Kenvao d'ac'h! (*Ec'h a an archerien kuit*).

## *XVI*<sup>et</sup> *PENNAD*

## LUCH AR BITOUZ HAG E WREG, AR BOBALEON

AR BOBALEON

Vet ma karo! met al lizer-feurm a zo groe ha zinet, ha, marvat, n'eomp ket breman, e ken berr amzer, d'ehn dizober! Ha neuze, petra zervij d'ac'h! Aman oa tud an disteran displijadur aman; et da c'houllenn digante, mar keret.

LUCH AR BITOUZ

Na chom aman, na paean, daonet vo an diaoul! glevez ket, Bobaleon!
Ne oa ket ganimp a destou pa voe grêt al lizer feurm, ha N'eo ket aru gourmikêl c'hoaz; h agant ze, d'am zi koz dioustu! Hag al Liten hag al Lanchen, mar 'maint wardro, ne voint ket pelloc'h 'vit adkas an tammou treo, evid ar pez a zo anê, du-hont adarre; epad ma ve tomm an houarn, e tleer darc'hoi war an anne ha n'eo ket goulde. Allo!! Mari! deus ive, e!... digas Piérig ganit, ha kerz beni 'n em gavo d'hon zro. (*Ec'h eont o zri kwit*).

## *XVII*<sup>et</sup> *PENNAD*

## AR BOBALEON

Ahan! Ahan! Setu aman jeuiou, 'me Dasel, aboue m'eo deut Luch ar Bitouz e wreg aman!!! Arôk, ne vije ket kont evelhen!! Ha setu, aboue, jeu pe bemde. Ha n'eo ket an diaoul eo, marvat, pegwir eo bet binniget hag ad-N'int ket nag an eil nag egile ken sod ma zonj da darn

ec'h int. Alïesoc'h e vezont e Kêr-foullet evit e Kervarrek, ha n'oun ket hag e n'o defe ket grêt ar c'hoari-man evit chachan diganin eur gwenneg bennak d'o godell,... evit kaout peuc'h ha bean ar sioulan ma c'hallfe war ar Hag e gwirione, adalek ma vro krog ar vrud da redek, penôs e vo an ti-man, eun ti pleustret gant an diaoul, pe eur spontailh all bennak; achu d'an dud da zont da c'houlenn hen feurmi. Hag an ôtrou, petra laro? Ma ne ven ket tamallet c'hoaz! Ha lammet ma gopr diganin! (*Ermez e klever trouz*)... Glevet ket, 'meus aoun int arru... ha petra rin-me? Ma karjen bean harzet anê da zont aman, arôk Gourmikêl? Met breman 'on re zivezat! Ha keuz arôk ma ne ve ket, keuz goude ne dalv ket!

### *XVIII*ᵉᵗ *PENNAD*

### AR BOBALEON — LUCH AR BITOUZ HAG AN DILOJERIEN

LUCH AR BITOUZ

Allo! pôtred, an treo-man ac'han buan! Betegout na teufe c'hoaz an diaoul da gerc'hat anê!

AL LANCHEN

Buanan ma c'hallfomp, Luch ar Bitouz. Met roet d'imp eun tamm amzer 'velkent; me gred hon deus hastet awalc'h betek breman, — e tiver dija an dour diouzin!

AR BOBALEON

Ya! Ya! Ya! pôtred, marvat n'eo ket red d'ac'h 'n em lac'han.

### *XIX*ᵉᵗ *PENNAD*

### AR MEMES RE — AN ARCHERIEN — AR BARNER

AR BARNER (*Luch ar Bitouz hag e bôtred a zo nec'het bras*)

Nann! Nann! n'et ket da vont re vuan, ma welfomp eun tamm penôs eman kont gant ar jeu-man, pôtred!! Rak, adalek ma n'eus bet gwelet den ebet, troïdeller ebet o tont e ti-man, nag o filostât wardro, an dodion hag an drouz hag ar jolori a ve aman bemde, n'hallont bean nemet eus perz Luch ar Bitouz pe e wreg ! Darn a lâro, a dra zur, e teu an diaoul, pe kornandoned aman; met n'eo ze nemet kôjou gwrac'hed koz, ha ne dleer ket ober muioc'h a van oute evit kastell an Taro ouz eun tôl avel poac'h!

AR BOBALEON

Ar wirione 'zo ganac'h, otrou « juj ». Hag evel d'ei breman, ma roulo !

DRASKIK

Ya ! ya ! eun dra bennak ac'han dioustu! Allo, Liten! allo, Lanchen! Kroget! (*Al Liten hag al Lanchen a gas eun dra bennak ermêz ha, dreist-holl, ar gador, stag eur pennad kordenn outi*). O ! hola ! eur pennad kordenn stag ouz ar gador... (*diskoue a ra ar gordenn*). Ar gordenn a vo krouget ganti, bremaïk, an hini an neus grêt d'imp kaout kement a dregas!... Ha me gred ec'h eomp, 'velkent, da dapout ar c'had war he ched... Et holl ermêz, mar plij, ni c'h a da 'n em guz aman, eus hon gwellan, ha bremaïk e vo gwelet! En dro-man, a gredan, e tosta Yann ouz e gazeg! (*An dud ac'h a ermêz, hag an archerien da 'nem guz*).

## XX[et] PENNAD

AN ARCHERIEN (*' em guzet*) — AL LUPIK (*Gant e baner*)

AL LUPIK

Salud! Salud!... petra?... den ebet er gêr? Daoust da belec'h e vefent êt?... Rak, d'in da c'hoût, e tlee al Luch hag e wreeg bean er gê hirie! N'emain ket a-bell, marteze... Deomp da welet dre an nor all!... (*Mont a ra da welet*). Den ebet?... Ma, velken! Laret devoa d'in dont wardro ar c'houlz-man, koulskoude (*hag hen da hopal*). Luch ar Bitouz! Luch ar Bitouez!. .(*An archerien, a deu diouz dindan an dôl, hag en eur gegi el Lupik*).

a! ya! arru omp!

DRASKIK

Me ouie awalc'h hon dije tapet ar c'had war he ched!

AL LUPIK

Petra? Oh! holla 'vat! petra am eus me gret? Me, klevet a ret, n'a meus na laeret, na lac'het, na grêt netra da vean kaset d'an toull!

DRASKIK

Koz pabor! breman 'teus c'hoant da nac'h, da ober da bôtr fin, pa 'c'h out tapet da zorn er zac'h! Ne tes grêt nera? Koz kojou!!... Ni zo kustum... ha bremaïk ec'h eomp d'ober d'it ober eun dans hep soner. (*Mont a ra da c'hervel ar re zo ermêz*). Deut aman! deut aman! Ec'h a, 'velkent, an abadenn da achui, ha n'eo ket digoulzet!...

## XXI[et] PENNAD

AR MEMES RE — LUCH AR BITOUZ — AL LITEN
HAG AL LANCHEN — AR BOBALEON

AR BOBALEON

Petra 'zo arruet? ma Doue!! An diaoul!!! N'eo ket 'velkent.

DRASKIK

An diaoul, a lâran me ive! N'eo ket! Met all lampouman! En e doull hon deus tapet anean.

AR BOBALEON

Al Lupik!! Hag ec'h eo te a deue aman d'ober an troiouman? Ha piou en dije sonjet !!! Ha me a rê ma c'hont, koulskoude, e oa al Luch pe e wreg!

AL LUPIK

Ya! Kentoc'h! N'eo ket me, sur! Me 'zo, c'houi oar, tri blâ 'so e ti Fanchonik, ha biskoaz den n'en eus bet kavet an disteran droug da lâret diwar ma ferm !

AR BOBALEON

Nann sur Lupik! Met al louarn, dre ma kosa, a fina.. Ha mar deo te 'zo kiriek d'an holl chao a zo bet aman, ec'h ez da vean laket, eur pennad, en disheol... Hag evelse, hon devo peuc'h aman marteze... 'Meus aon az poa c'hoant d'hon c'hemer holl evit tud sod! Bremaïk, e vo gwelet piou eo ar zotan aman! Me 'c'h a bepred da glask ar barner, d'ober eun tamm da varo d'it! ne gredan ket e ve re abred. (*Mont a ra kwit*).

## *XXII*^et^ *PENNAD*

### AR MEMES RE, NEMET AR BOBALEON

AL LUPIK

Me, glevet ket, n'am eus grêt netra! Ma ve trouz e timan, n'eo ket me a ra nag an drouz nag an troiou fall a damaller d'in! Me am eus re d'ober bemde, mont da gas treo d'an dud, kwit da zont aman da goll ma amzer. Ha neuze, abred pe diwezat, e vo gwelet e pe lec'h eman ar wirione.

Ma breur, mar deo laer, n'eo ket me, marvat, e tamallfer. Diwallet mat! Eus ar bara a droc'hfet e vo trempet d'ac'h! Krog evit krog, kraf evit kraf. Setu penôs e vo kont, kaer po c'hoari!

DRASKIK

Ya! ya! Gra da bôtr brao, breman. Enberr, e vo gwelet hag-en e vralli kement da gloc'h.

## *XXIII*^et^ *PENNAD*

### AR MEMES RE — AR BOBALEON

AR BOBALEON

Alo, pôtred, eun tamm kempenn d'an treo dre aman... an dôl er c'hreiz ha kadoriou endro d'ei. Me gred ec'h a velkent, ar pardon da achui!... Ar barner ac'h a da arruout,

ha bremaïk al Lupik ac'h a da vean barnet ha kondaonet. (*Er c'heit-se, al Lanchen hag al Liten, a lak kentoc'h an dôl demdost d'al lec'h ma teu dioutan an Ankelc'her*).

Lâret 'm oa d'ec'h lakaat an dôl er c'hreiz ha n'eo ket er c'horn-ze! Ar barner a dle bean er c'hreiz... Laket bepred eun doubier fresk warni ha digaset anei aman.

(*Diskoue a ra ar penn arôk an ti. Epad ma kempenner an doubier war an dôl, an Ankelc'her en em vout hep gout da zen, dindanni, gantan eur bistolenn, pe n'eus fors petra, da lôskel tennou-tân hardi ha moged*). Ha bremaïk e vo gwelet, e gwirione, pe ec'h eo kablus al Lupik, pe n'eo ket! Ya! Ya! n'eo ket hep rêzon, daonet vo kroc'henn Lusifer hag e bevar, e teue heman aman ken alïes... war digare digas eun dra bennak da Vari Bikaouik evit ober he c'heusteurenn! Ya! evit gwellet an doareou aman, d'ean da c'hallout ober an êzetan e droiou ! Da droiou 'c'h a da achui, Lupik, hag e-berr, arôk kuz-heol, me gred e vi boed d'ar groug. Achu breman d'ar farserezou! Bremaïk, Lupik, ec'h a da vean difoariet diouzit, ha n'eo ket re abred, pa lâran!

AL LUPIK

Gevier! Bobaleon, gevier! Arôk pell amzer aman, kaer po ober, ar Wirione war he hed a baro war bep tra!

AR BOBALEON

Ya! ya! Ec'h a da vean gwelet, rak me gred eman ar barner o vont da arruout. (*Mont a ra betek toull an nor da welet*). Me ouie awalc'h! Arru eo!

## *XXIV$^{et}$ PENNAD*

## AR MEMES RE — AR BARNER

AR BARNER

Salud d'ec'h holl, mignoned. N'am eus muzull ebet nemet daou: raz, pe pewar, pe ober gaou. Ha dirak ar barner, ne zervij ket d'an den trei d'e c'henou an tu lardet gant an amann. Ar wirione a zo kazus d'an hini a zo kablus, ha koulskoude pec'hed e ve chench liou d'ar wirione. Aman, en de a hirie, ar Wirione ac'h a da vean displeget ha disklêriet, e noaz, penn-kill-ha-troad, hag an hini zo tamallet, me hen divec'hio pe hen kondaono. (*Ar Barner 'ch a da azean, hag a c'hlav al Lupik dirakan*).

Alo, Lupik, deut aman, breman. C'houi eo neuze 'ta an hini en deus grêt kemend all a jeu aman? (*Al Lupik 'zo pleget e benn fantan*). Herve ma zo lâret d'in, ha testou a zo, ec'h eo c'houi a zo kablus ha n'eo ket tud all. Dre forz mont d'ar stivell, e teu da derri ar besel. Dre forz ober troiou kamm, e tigoue d'ar forban kaout lamm. An den didroïdell, leal, fur hag a benn, a gav an tu

dalc'hmad da gaout penn d'e gudenn ;ha c'houi, ma mignon, hoc'h eus lezet ar furnez hag an onestiz a-goste. Hirie e Bro Vreiz, e gwirione, e tilezer, a-grenn, giziou koz ha leun a furnez ar c'hendadou; hag e pleger, vit an disteran tra, evel an dud dibenn, da holl skoueriou fall ar C'hallaoued. Ar giziou koz, ar giziou gwirion en eur goll anê hoc'h eus c'houi, ma mignon, kollet ho mez hag evet hoc'h onestiz, n'en deus ken evidoc'h nemet ar prizon.

Ha breman, arôk ma vo roet e varnedigez da glevet d'an den-man, c'houi holl, ma zud vat, e vank dac'h sevel ho torn ha toui, dirak ar groaz, e lârfet ar Wirione, ha netra nemet ar Wirione.

HOLL WAR EUN DRO (*en eur zevel o dorn*)

Ya, ni 'dou, dirak Doue, lâret ar Wirione, ha netra nemet ar Wirione !

DRASKIK

Setu aman, otrou, al lapin hag ar baner.

AR BARNER

Mat ! Laket anê aman war an dôl.

(*D'al Lupik*). Ha c'houi, Lupik, petra 'c'h eus da lâret breman, vit 'n em divec'hian ?

AL LUPIK

Ar Wirione, ôtrou « Juj » ha netra nemet ar Wirione; hag eneb d'ar Wirione n'hall den mont, n'eus forz pegen kazus d'ei bean, evel ma lârec'h bremaïk dioustu. Met arabad eo kredi kement tra a glever, rak, evel ma ouzoc'h, dibaot eo ar Wirione ha stank ar gevier. Diwar ma muzellou-me, koulskoude, hini 'bet ne goueo hirie. Ha neuze, n'eo ket ar pez am eus da lâret! Tri bloa 'so ec'h on evel mevel e ti Fanchouik, ha biskoaz tra n'he deus bet da rebech d'in... Gwir neo, e ti-man ec'h on bet n'oun ket ped gwech, met biskoaz n'on deut aman nemet da zigas da Vari Bikaouik ar pez he dije ezomm evit he c'hegin, ha netra ken. Gret an enklask a garfet, ne gavfet den e Lomikel da gaout kalz da lâret diwar ma fenn. Gret am eus ma dever betek breman, evel ma oa dleet d'in hen ober. Ha breman, ôtrou « juj », gret hoc'h hini. Met diwallet mat ! Barnerien ar bed-man n'int netra, nag o barnedigez kennebeut allïes. Diwallet mat na ve hirie trec'h ar gaou d'ar Wirione ! Gwell eo eur gweled evit kant klevet, ha d'in da gredi biskoaz den n'en deus gwelet ac'hanon oc'h ober chao aman. Eur barner a zo, an O. Doue, sklêr e lagad ha hirr e weled; hen hepken a oar penôs 'man kont

gant an treo aman. Eur wech c'hoaz, diwallet petra rafac'h, otrou « juj », rak Doue a varno ac'hanoc'h evel ma varno ac'hanon; ha pegwir e kav an den dirakan, diouz ma en deve grêt, ha netra ken, arôk laret ho ker, troet, evel ma lâr ar furnez, betek seiz gwech, ho teod en ho kenou. Eus ar bara e troc'het, e vo trempet d'ac'h.

AR BARNER

Ne dalv netra ar pez a leret, Lupik, ha, marvat, n'eo ket d'eur bugel eveldoc'h, dont da rei kenteliou d'eur den koz. Alo, tudou, savet holl breman en ho saoiou. Setu aman petra verk al Lezenn. (*Sevel a reont holl en o zav, ar barner evelte, eur pez leor gantan en e zaouarn. Met a-boan eo d'ê bean savet, ma klever trouz, tan ha tennou dindan an dôl*).

Holl war eun dro e c'hopont.

O ma Doue! ma Doue!... An diaoul!... an diaoul!

*An dôl en em dibrad anei hec'h unan, hag a zindani e sav eur sklêrijenn ru hag eur vogedenn spontus. An Ankelc'her gwisket e diaoul, eur forc'h gantan en e zaouarn, a argas an holl dud, ac' ha holl kwit, an eil dreist egile, evel tud sod.* Hag er c'heit-se, al Lupik chomet e-unan warlerc'h a lâr ar giriou man.

AL LUPIK :

Me ouie awalc'h ! AR WIRIONE A ZO TREC'H d'ar GAOU!!!

HAG ACHU EO.



19.983 — Brest, moulerez ru ar C'hastell, 4

# FAZIOU (Errata)



P. 1. - *Lenn :* Ro lod aneze d'in, lar Yann.

P. 2. - *Lakât :* Litouzenn *elec'h* Bitouzenn.

P. 4. - Ar Bobaleon *(en e eilvet pennad)*
*lakât arôk :* Kaer ?.... n'eo ket sur, met en eul lec'h meurbet dispar ennan. Ha dre ze ....

P. 7. - *Lakât goude* « ouz ar choenn ». Eun tamm skrapadenn yar a c'hallfemp ober koulskoude marteze.

P. 9 - *Lakât :* Evit darevi ar mesper

P. 11 - *Er c'hreiz lakât :* Zreou *elec'h* Zro

P. 34. - Ar Bobaleon *(Kentan pennad)*
*Lakât goude :* « Aman'oa tud » arôk o chom, ha biskoaz, kaer'zo bet laret, n'o deus bet an disteran....
Luch ar Bitouz *(eilvet pennad)*
*Goude :* « pa voe graet al lizer-feurm »
*Lakât :* Na gwelet a vo haghen ne vo ket kavet tu pe du d'hen terri....
*Goude :* « an tammou treou » *lakât :* -man.
*Pelloc'h, lakât goude :* « Ha kerz », bepred d'an ti koz ; arôk ma vo sonet kloc'h ar c'haboned, ni'n em gavo ive d'hon zro ».
*Eun tammig pelloc'h, goude :* « jeu pe.... » *lakât :* jeu bemde.
*Goude :* « benniget » *lakât :* hag adbenniget an ti man. Ma n'eo ket al luch pe e wreg !

P. 35. - *4*[et] *Linenn, lakât :* bean ar sioulan ma c'hallfent war ar jeu man.
*En diwez :* eun taol aval poaz.

P. 37. - *Lakât :* ma fenn, *ha n'eoket* ferm.

P. 38. - *Elec'h* « e teu da derri ar besel » *lakât :* « e teu da vreinan ar bezel ».